## TAOLENN





# BEAJOUR AR GOAÑV

## gant Roparz HEMON

An deñvalijenn a welis o klozañ war ar parkéier dilezet, an hentoù gleb, ar gwez dizeil o treiñ goustad e-biou d'an treñ gorrek. Edon va-unan er c'hombod, tamolodet em mantell, he gouzouenn savet betek va fri, va zal tostik-tost d'ar werenn brizhellet a dakennoù glav. Pegoulz e tizhfen ar gêr vihan dianav ma ranken tremen an noz ? Adal ur c'hardeur da vihanañ e tlefemp bezañ erruet. Hag atav e tibune ar parkeier, an hentoù, ar gwez, hag e pigne un dremmwel louet brumennek a-dreñv d'un dremmwel louet brumennek all, hep arouez nag ardamez a dier bodet endro d'un iliz.

Ur from espar a grog en den douget a-hed div roudenn dir e siouldед ar beuznoz, pa n'eus ket c'hoazh a c'houleier, ha nikun en e gichen. From ha damspont. Skeudenn wirion an tonkadur, difonn ha prim, arvarus ha dibleg. Badet ar c'hleved gant taboulinadeg ar rodoù, teoget ar sell gant korнigelladeg ar maez, e teuz ar gwirvoud en huñvre, ha faltazioù dic'hiz a vesk e prederennoù reizhek ar skiant. Bez' ez intr er spered neuze pep tra diwirheñvel evel ma ra er c'housked. Aet da get meizad an amzer hag an ec'honder. Digor an ene

da santadennoù link ha merzadennoù tanav a vanfe kuzhet pe a vefe argaset raktal pa bar heol ar poell en e splannañ. Un alberz a baker neuze eus an darvoudoù o tont. Ha gouzout a raen d'an ampoent e vijent darvoudoù souezhus ha melkonius, ranngalonus din ha d'an dud a gejjen ganto dizale.

Ken start oan dalc'het gant ar strobinell, — ha me ur pennad a-raok o koll pasianted, — ma voen sebezet pa chomas an treñ a-sav er porzh-houarn. Buan e sachis va valizenn ha diskenn prim-ha-prim. Ne oa ket c'hoazh ken teñval ha ma 'm bije kredet. Gronnet an tiez avat en ul latar fetis. Den ne oa diskennet nemedon. En em gavout a ris war ur mell plasenn c'houllo, gant un nebeut stalioù hepken amañ hag ahont o lugerniñ.

Kasoni am eus ouzh an ostalerioù e-kichen ar garioù. Peurliesañ int yen, divalav, o c'hambroù bihan ha noazh, pep tra enno o lavarout deoc'h : kae kuit buan, estrañjour. An ostalerioù e-kreiz ar c'hêrioù eo a blij din. Eno, pell diouzh strafuilh an trenioù o c'hwitellat a-hed an noz, ez oc'h habask er goudor.

Setu perak e kemeris ur straed a hañvalas din bezañ ar ru vras. Pellik a-walc'h e kerzhis. Tremen a ris e-biou d'ur chapel, d'ur c'hazarn, d'ar c'hoc'hu, d'un iliz dres pa sone pemp eur. Treuziñ a ris ivez ur stêr, ur stêrig strizh, tiez o zalbennoù uhel stouet a-us dezhi. Ne welis nikun, nemet ur vaouez daoubleget a-drek he disglavier, hag ur bugel, divesker voan o kidellat dindan ur c'hougoul. Ur saotr du war ar riblenn-straed a dec'has kuit en ur viaoual pa voe darbet d'am zroad stekiñ outañ.

An ostaleri a glasken a gavis en ur c'hilpleg : un nor-dal deñval, digor d'an avel ha d'ar glav, e-



kreiz un talbenn mein-ben toullet a brenester uhel. Un ti savet emichañs gant un denjentil pe ur bourc'hiz bras e derou an triwec'hvet kantved. Ur goulou-lutig ouzh un tach-krog en trepas a ziskouezas din an hent. En tu all d'an nor-dal, e kostez kleiz ur porzh ec'hon, edo ar burev, ur saldegemer a c'hiz kozh, leun-chouk a arrebeuri : keder bourell voulouz ruz, keder-brec'h liesseurt, darn e kolo, darn goloet a dabezerezh, karredarn e kolo, darn goloet a dabezerezh, karrezennoù dantelezh spilhennet warno, ur gourvezvank gant ur bern torchennoù marellet, ur gomodenn volzennek alaouret he dornelloù ; en ur c'hogn ur sichenn lakennet-gwenn o tougen ur gaoued c'houllo ; ur c'holoenn voulouz ruz orfeilhet war ar siminal marbr gwenn, un horolaj arem e-kreiz hag ur c'hantolor skourrek a bep tu ; un daol werniset, unc'harek, polotennoù gloan strewet warni. Ha dirazi, he blev louet damarc'hantet gant ar gleuzeur stag ouzh ar speurenn a ranne ar gambr e daou, ur vaouez, azezet war ur gador izel, o paseadenniñ locroù.

Pasaat a ris hag e savas he fenn, o sellout ouzhin dreist bevenn he lunedoù. Ur gambr a c'houlennis. Ret e voe din goulenn div wech. Moarvat e oa pounnerglev. Ur pennad mat e vanas difiñv, evel o prederiañ. Neuze, he brozh satin du o sarac'hat, ez eas da zigeriñ ur pikol marilh a-led war un doare letrin. Goude heuliañ linennoù gant lost un doug-pluenn e lavaras :

« Niverenn 1. »

Hag e poulzas war ur bouton-tredan da c'hervel.

Ar vatezh a zeuas, ur plac'h talfasok anezhi, skoaziek, fetis, tev he divlez, he divhar hag he divrec'h, daoulagad buoc'h en he fenn, a zibradas va valizenn hag hep rannañ ger a bignas gant an diri a weled a-zehou d'ar burev, me war he lerc'h.

« Niverenn 1 », eme ar vestrez adarre, tra ma steuziemp diwar wel.

Mar doa an niverenn 1 ar gambr dostañ, evel ma c'heller krediñ, pell a-walc'h oa koulskoude. Ur pallenn louet, uzet-holl, dalc'het gant barrennoù-kouevr, lod anezho aet er-maez eus ar gwalennoù, a c'holoe ar pazinier izel, hir, ledan. Merzout a ris ar spled houarn goveliet-kaer. Goude an trede pondalez e heuilhjomp un trepas kammigellek, teñval. Neuze pignat c'hoazh div bazenn pe deir, kemer un trepas all. Ar plac'h, o tennañ un alc'houez eus godell he zavañjer, a zigoras frank dor ur gambr, a vountas va valizenn e-barzh hag a yeas kuit, atav dilavar.

Menel a ris evel dilezet gant ar bed-holl, e-kreiz ar gambr ec'hon, en ti didrouz ha didro. Gwanmeurbet oa ar gleuzeur, tostik ouzh ar sel uhel-tre. Ur c'hwez iskis, c'hwez al leizhder, ar boultrenn hag al lambrusk kozh a reas din chom a-sav da gentañ, ha neuze mont betek unan eus an daou brenestr bras, kuzhet gant stegnoù voulouz gwer. Koulskoude ne zigoris ket. Yen, gleb ha skuizh en em santen en un taol. Ur sell a daolis ouzh ar mell siminal kizellet, serret gant teir follenn houarn du. Mar doa kaer ar gambr, boutin oa an arrebeuri. Azezañ a ris war ar gwele.

Tost e voen da semplañ, a gredan. Badinellet oa va fenn, ar gwad o skeiñ hag o skeiñ ouzh va daouividig. Hag adarre e plavas warnon an drivliadenn espar-se deut din en treñ un eur a-raok, o tarzhañ en dro-mañ eus ar sioulder hag an didrouz, pe gentoc'h eus al lusk oc'h astenn e wagennoù er sioulder hag en didrouz. Evel-se, a lavarer, e chom an droug-mor gant tud ' zo pa 'z eo deut al lestr er porzh.

Un darvoud fromus a verzis ur wech c'hoazh



o tont, e-giz un evn ramzel o troiata gorrek war va zro. Hañvalout a rae din zoken spurmantiñ skeud e zivaskell o tremen e don ar melezour bras a-zioc'h ar siminal hag o spinañ lein ar mogerioù. Gant ar blanedenn, a seblante din, oan bet kaset betek an ti-se. Bremañ ez eñvoren penaos em boa kerzhet dre ar gêr dianav evel dre un huñvre, ur blenier diwelus dirazon. E gwir, n'em boa bet da c'houlenn va hent digant den. Tamm-ha-tamm e santen va fenn o pounneraat. En em astenn a ris. Menel a ris kousket.

Gant ar riv e tihunis. Sklaset oa va zreid, o sachañ warnon evel daou voled plom. Streviañ a ris, frotañ va malvennoù, ha sevel. O sellout ouzh va eurier e welis e oa eizh eur tremenet, poent bras mont davit koan. Gwalc'hiñ a ris va daouarn, kempenn va dilhad ha va blev, hag e tiskennis. Ar vatezh a ziskouezas din ar sal-debriñ. Mont a ris tre. Edon va-unan.

Ur sal vras e oa, panellet-holl, hir-meurbet ha strizh kentoc'h. Arvelen ar panelloù, garlantezioù bleunioù alaouret, gwall zislivet avat, en o c'hreiz. Amañ ivez e oa ur mell siminal, a-us dezhañ ur pikol melezour, oc'h addisplegañ ec'honderioù leun a skeud, rak daoust d'ar c'hantolor strink liestalbennek skourret e-kreiz ar sel, ne oa bet enaouet nemet ur gleuzeurig evidon, e-kichen un daol en ur c'hogn. Ouzhpenn taolioù ha kadorioù, ne oa nemet ur ganastell gozh, bet prenet en ur vereuri bennak emichañs, renket warni pladoù hag asiedoù livet-flamm. Ne oa da ginkladur netra, nemet a bep tu d'ar melezour, kerniel karv.

Tan a oa er fornigell c'hlas dirak ar siminal, skleurioù ruz o vont hag o tont a-dreuz d'al laonennoù mika. A zo gwelloc'h, bez' e santed an tommder o trec'hiñ glebor ha yenijenn an aer.

Azezañ a ris, habask, ouzh an daolig a oa bet merket din nepell diouzh ar siminal, ha gortoz.

Ar meuzioù a zeuas goustadik, ur pennad hir o tremen etre pep hini. Displeget em boa ur gazetenn dirazon. Nebeut a c'hoant am boa da lenn. Hogen petra am bije graet, pa na felle ket d'an darvoud fromus a c'hcden en em ziskouez ? Kregiñ a ris gant un tamm skrid diwar-benn padelezh an heol hag ar stered, unan eus ar skridoù brizhouiziek-se a ziskuilh deoc'h ur bern dizoloadennoù sebezus, hag a lenner gant diskred, hogen atav gant dudi.

Dudi a-walc'h a gemeris gant hennezh, rak pa savis va fenn e verzis e oa bet enaouet ur gleuzeur heñvel ouzh va hini, hag e oa daou zen deut er sal, prest d'azezañ ouzh an daolig en tu all d'ar siminal.

Ur paotr hag ur plac'h e oant. Eñ pemp bloaz warn-ugent pe war-dro. Hi, triwec'h vloaz marteze. Eñ bras, ledan, kreñv, melen e vlev. Hi, munut, mistr, blev du. Eñ, neuz dezhañ da vezañ, nann ur c'houeriad nag ur bourc'hiz, hogen un dra bennak etre an daou. Hi, merc'h tud a zoare, studierez moarvat.

Sed a welis diouzh ar sell kentañ. O c'hlevout a ris oc'h azezañ, ha me oc'h ober van da lenn va c'hazetenn, troet va holl soñjoù en un taol davet an daou-se, evel pa vije bet o donedigezh an darvoud bras o vargediñ e traoñ va spered. Ne gomzent ket nemeur, ha pa gomzent e oa a vouezh ken izel ma n'intenten ket. Strafuilhet oant marteze gant an estren-se en o c'hichen. Ha koulskoude, merzout a raen en ur mod, kevrinus din da vihanañ, e oant strafuilhet gant traoù all, ha diseblant-krenn ouzhin.

Kaer-meurbet oant o-daou, evitañ da vezañ boutin a-walc'h e gened. He c'hened dezhi, er



c'hontrol, oa ken dic'hiz ma ne gave ket din, ur wech gwelet, e c'helle bezañ ankounac'haet biken. En aner e klasken dizoleiñ abeg an esparded-se. Ne oa nag an daoulagad don, nag ar blev rodellek, gell-du kentoc'h eget du, nag ar muzelloù re verr un tammig, nag ar malvennoù hefiñv, nag ar skoaz hebleg ; peurreizh oa linennoù an dremm, linennoù ar c'horf ivez. Krediñ a ran, pa brederian ervat, e oa sked an dremm muioc'h eget he neuz, skignet warni evel adskleur ur flamm diabarzh.

E karantez edont an eil gant egile, anat e oa. Sellout a raent alies an eil e daoulagad egile gant un aer estonet hag, a gave din, un tammig spouronet bep tro, e-giz tud 'oc'h en em c'houlenn ha huñvreal ne reont ket. Gwech ha gwech, e lavare an eil pe egile tra pe dra o lakae da vousc'hoarzhin. Traoù boutin hep mar. En o mousc'hoarzh e lenned levenez ha dilevenez ha, gant ar plac'h dreist-holl, enkrez don.

Ne chomjont ket pell ouzh taol. Kuitaat a rejont ar sal dizale, hep ober van ac'hanon. O c'hlevout a ris o pignat an diri, o c'hammedoù o tregerniñ en ti bras sioul ha goullo.

Prest goude e savis d'am zro.



Antronoz oa kaer an amzer, un avel fresk o c'hoari gant koabrennoùigoù gwenn, kelc'hiek, en oabl glas. Eus prenester va c'hambr, a zigore war liorzh an ostaleri, e welen ar maezioù ha beg ur c'hloc'hdi e-touez ar gwez en tu-hont da c'hirzhier diniver.

Gant an noz e oa tremenet ar barrad iskis a oa bet en derc'hent o voustrañ va spered. Bremañ,

gant an heol o teuziñ da vat nivlenn diwezhañ va gwall huñvre, — ur wall huñvre wirion e oa, daoust din da vezañ bet dihun, — e kaven an ostaleri, ken kevrinus dec'h, hogozik plijus ha laouen. Ur bann sklerijenn a dizhe sel ar gambr, dres war daou aelig-ar-garantez e plastr o tougen un torkad bleunioù. Soñjal a ris trumm en daou garedig melkoniet eus an derc'hent. Int ivez moarvat a oa bet darn eus va gwall huñvre.

Ar c'hloc'hdi-se a spurmanten eus va frenestr a verke kêriadenn va mignon, an hini a raen ur paouez er gêrig-mañ ·d'e welout. Pa ziskennis da zijuniñ, e c'houlennis digant ar vatezh da bet eur oa ur c'harr da vont di. Ket a-raok unnek eur, a respontas. Nav eur hanter edo. Divizout a ris mont war droad.

An hent a hede ur ganol bet dilezet abaoe meur a vloaz, hervez doare, rak aloubet oa bet gant broenn ha geoteier. Eflenned yaouank dizeliet pe dost, a rae ur rabin en ur guitaat kêr. Sioul oa an dour, o velezouriñ ar vrienn hag ar c'houmoul, nemet pelloc'h, e-tal ur skluz, e rae froudoù bihan ha poulloù eon zoken. Didud oa ar parkeier.

A-benn ur pennad e pellaas an hent hag ar ganol diouzh ar gêriadenn ma welen tour hec'h iliz atav war an dremmwel. Eno dres oa ur wenodenn, a seblante mont war-eeun betek ar pal. He heuliañ a ris. Damc'houde avat e verzis oan bet faziet. Ar wenodenn, leun a gailhar du, sanket etre div c'harzh vodennek, teñval, ne gase nemet d'ur vereuri. Dija e kleven ar c'hi o razailhat en ur hejañ e chadenn. Kenderc'hel a ris koulskoude, gant ar spi kavout unan bennak da ziskouez din an hent reizh.

Souezhet e chomis o welout, e-lec'h un ti-feurm, ur maner, damzismantret evit gwir, hogen kaer



c'hoazh. E dalbenn uhel, ennañ daou solieradur, a save dirak ur fankigell, a oa bet gwechall ul liorzh marteze, hag a oa bremañ ar porzh.

Ur vaouez a zisparlas ur prenestr. Goulenn a ris outi va hent. Ne respontas ket. Met hogos kerkent e tilammas ur paotrig blev melen-gwenn dre un nor vihan hag a ginnigas din a-berzh e vamm, seven, va ambroug betek ar gêriadenn.

Ha me da asantiñ laouen. Skeiñ a rejomp a-dreuz ar parkeier. Ti va c'heneil, eme va blenier, a oa en tu-mañ d'ar vourc'h. War-dro unnek eur e tegouezhis.

Va c'heneil oa un denig bihan, ha n'en doa graet nemet ur fazi en e vuhez : mont da skol ar vedisined a vor. N'helle ket lakaat e droad war ul lestr hep bezañ klañv, en amzer gaer koulz hag en amzer fall. En em dennet en doa er gêriadenn-se en un ti perc'hennet gant e gerent gwechall, ket da ober medisinerezh, hogen da blediñ gant e liorzh ha gant e levrioù. Skrivañ a rae din ur wech bep tri miz marteze. Ne veze meneg en e lizheroù nemet eus e vleunioù hag e lennadurioù mesk-ha-mesk. Kefridioù iskis a roe din d'ober bep ar mare, me hag a chome atav er c'hêrioù bras ; hag em boa da redek stalioù ar varc'hadourien c'hreun koulz hag al lenndioù da glask keloù eus ur blantenn dibaot pe eus ur gelaouenn rouez. Ha da istrogell e tremenen e pep lec'h.

Koulskoude, evidomp da skrivañ an eil d'egile, abaoe meur a vloaz n'hor boa ket en em welet. Abaoe ugent vloaz marteze. Ne oa ket dre faot va mignon, a bede ac'hanon e pep lizher pe dost, o tegas din soñj eus va fromesa mont da welout e di hag e liorzh, hag eñ hag e wreg war ar marc'had. Aet oan da vroioù pell e-pad miz-

vezhioù, hogen nepred n'em boe kavet an tu da espern un devezh d'ober ar blijadur vihan-se dezhañ.

Va ambrouger am c'hasas dirak un ti hir, izel, e-tal ul liorzh kelc'hiet-holl gant ur voger. Sachañ a ris war ul lagadenn gouevr, a lakaas ur c'hloc'hig da dintal e donderioù an ti.

Va mignon e-unan a zeuas da zigeriñ. Kerkent e tamallas din bezañ gortozet ar goañv da zont d'e weladenniñ.

« Er sizhunioù-mañ end-eeun », emezañ, « n'em eus mann da ziskouez dit. Perak n'out ket deut e miz Mae, pe e miz Eost, evel ma 'z poa lavaret? »

Sellout a ris outañ. Bez' e oa dres evel m'em boa e anavezet, a-boan koshaet, louedet hepken e vlev war e zaouividig.

Ma n'en doa mann da ziskouez din, se ne viras ket ouzhimp da chom betek kreisteiz hanter o sellout ouzh ar plant, eñ o komz, me o selaou, pe oc'h ober van da selaou, pa 'z aen re skuizh gant e brezeg. Ec'hon oa al liorzh, hag, ezhomm ebet da lavarout, dalc'het a-ratre ; damheñvel ouzh al liorzhoù-studi : bleuñvegoù hirgarrezek bevennet a veuz, a rezeda, pe me ' oar, alezioù grouanek etrezo. Nemet amañ e vanke ar skritelloùigoù gant an anvioù latin divalav. Fae en dije graet va mignon war skoazelloù ken anat. En e benn edo an anvioù.

Ur peoc'h bras oa ledet war an ti, war al liorzh. E-giz-se e oa bemdez marteze. Ha padal, n'hellen ket mirout a gavout iskis ar peoc'h-se, ur peoc'h ha na oa na leun na yac'h, — perak, ne ouien ket ; a-boan ma santen zoken, — ur peoc'h strafuilhet, ma c'heller lavarout, evel ar peoc'h a sav diouzh ur vered. Frond ar plant dibaot ne oa ken, a lavaren ennon va-unan. A na vire ket



ouzhin da sellout pizh ouzh va mignon, daoubleget a-us d'ur wezennig pe d'ul louzaouenn, da glask merzout war e zremm roud un trubuilh bennak, an trubuilh-se a santen o taskren en-dro din, en aer, en douar, er vein, e brankoù dizeliet ar gwez, ken difiñv avat dirak an oabl.

Mouezh ar geginerez hor galvas, ha ni e penn pellañ al liorzh. Goustadik-goustadik e kerzhas va mignon war-du an ti, me ouzh e heul. Meur a wech c'hoazh ez ehanas da spisañ din plantenn pe blantenn, pe da droc'hañ ur skourrig, pe da sonnaat un harpell. Tra pe dra, lavaret e vije, ouzhpenn e breder d'e liorzh hag e c'hoant d'he diskouez din, a rae dezhañ daleañ dre an alezioù.

Pa zeujomp e-barzh ar sal-debriñ, e paras e sell raktal ouzh an daol, dreset evit tri den. Merzout a ris war e zremm merk ur souezhadenn hag ur feukadenn a-gevret, daoust na badas nemet a-vec'h un eilenn.

« Ne zaleo ket va gwreg emichañs », emezañ.

Hag e kinnigas din azezañ war ur gador-vrec'h e-tal an oaled da c'hortoz.

Bourrus-tre oa ar sal ma edomp. Diouzh tu al liorzh e oa bet ledanaet hep mar ar prenester kozh, ma ne oa mui, koulz lavaret, nemet ur prenestr izel, hir o vont eus un tu d'egile. Ar mogerioù, peurc'holoet a banelloù koad, a oa livet, pezh a zo rouez-tre war ar maez, e liv sklaer; treustoù ar sel livet e gwenn ; ha war ar plañchod e oa astennet ur mell pallenn liv sklaer ivez, louet-sklaer gant bleunioù liv flamm, ruz, gwer ha melen. Teñval er c'hontrol oa an arrebeuri, nebeut anezho e-keñver brazentez ar sal : ur ganastellig, un daolig, un arc'h, kadorioù hag an daol grenn e-kreiz, bremañ aozet a-benn ar pred. Ne oa skeudenn ebet, nemet listri priaj kozh,

gwenn, frouezhennoù ha bleunioù pounner meret en uhelvos war o gorre ; skignet oant dre-holl : war ar ganastell, war an daolig, war ar rizennoù ledan a-us d'an dorioù. Etivi bras a strakle e-kreiz an oaled ec'hon, dindan ar siminal douget gant daou beul, miret gant daou aerouant arem.

Ar geginerez a zeuas tre, o tougen un derinenn vras ; ken tomm oa ar soubenn m'he doa ranket kemer un torchouer da gregiñ en dourgennoù. Lakaet an derinenn ganti war an daol e sellas tro-dro, souezhet, hi ivez, nemet ne glaskas tamm kuzhat he souezh :

« N'emañ ket diskennet an itron c'hoazh ? » a lavaras.

« It da glask anezhi », eme va mignon gant ur vouezh hegaset.

D'an ampoent e tigoras un nor e traoñ ar sal. Ur vaouez vihan, gwenn-kann he blev dindan un doare mantilhenn dantelezh du, a zegouezhas, harpet war ur vazh poumell arc'hant. Bez' he doa ur vrozh ledan mezher du, ur frileuzenn du war he diskoaz, ha kofignonoù du tev hag uhel en he zreid.

Dont a reas war-du ennon. En he dremm voan, roufennet-holl, e oa daoulagad don, du, a-boan dilufret gant an aod, fiñvus-tre, enno eeunded ha madelezh.

« Va gwaz », emezi, « a gomz ken alies ac'hanoc'h m'em boa mall ober hoc'h anaoudegezh. Va digarezit ma n'on ket diskennet diouzhtu d'ho kwelout. Un tammig klañv on bet beure-mañ... »

Dérou ur mousc'hoarzh a oa bet war he diweuz p'he doa kroget da gaozeal. Gant ar gerioù diwezhañ, avat, he doa graet ur sell ouzh he fried, hag e-lec'h ar mousc'hoarzh e oa deut un orbid a enkrez. Fromet oan bet o verzout ar c'hemm-se



o tont ken buan, hag o vont kuit ken buan all, rak kerkent e pede ac'hanon hegarat d'azezañ ouzh taol, ha raktal, o lezel he frileuzenn da gouezhañ war gein he c'hador, e lakae ar soubenn en asiedoù, o lavarout :

« Amañ war ar maez, e kemeromp soubenn, zoken da greisteiz. Ne ra ket a zroug. c'hwi ' oar, e-pad ar goañv. »

Diarvar oa din bremañ e oa c'hoarvezet en ti-se un dra bennak a lakae an dud nec'het, — va mignon koulz hag e wreg, — un dra bennak ha na felle ket dezho diskuliañ din. E-doug ar pred, anatoc'h e teue din bep munut e oant o klask kuzhat ouzhin ur preder bras o pouezañ war o spered. Va mignon a gomze ac'hanon, eus hor buhez gwechall, pa oamp studierion a-gevret, a gonte d'e wreg troioù en doa kontet dezhi meur a wech hep mar, am goulennatae diwar va fenn, diwar-benn keneiled kozh dimp am boa disoñjet betek o anvioù, — digarez, netra ken, da chom hep menegiñ traoù all, an traoù end-eeun, gouzout a raen, o dije komzet war o divoud ma ne vijen ket bet eno. Hi a gomze nebeut, a zebre nebeutoc'h c'hoazh, hon aspede hon-daou da zebriñ ha da evañ. Stardet he doa he frileuzenn en-dro d'he diskoaz adarre. A vare da vare, kridiennañ a rae, daoust ma oa hogos re domm er sal gant an tan keuneud o straklañ hag o flamminañ sklaer.

Kerkent hag echu ar pred e savas :

« Ret din mont da ziskuizhañ », emezi.

Ha ni, va mignon ha me, ha chom pep hini o sachañ war e gorn, dirak e dasad kafe. Simudet oa bremañ, ha me ivez. Ur wech pe ziv e klaskis lakaat ar gaozeadenn da vont en-dro a-nevez. Hogen c'hwitañ a ris. Edo nijet soñjoù va mignon pell diouzhin, d'ur vro ma n'em boa sur-mat

gwir ebet d'e heuliañ. Daoust ma oamp keneiled vat, e oa savet etrezomp, goude ken lies bloavezh a zisparti, ur voger graet a zarvoudoù hag a venozioù dianav, na c'helle ket bezañ diskaret en un devezh.

« Mont a raimp d'ober un dro mar kerez », emezañ, en ur stekiñ podenn e gorn ouzh ul lander da skarzhañ al ludu.

Dres d'an ampoent e klevjomp takennoù dour o taboulinañ skañv war ar gwerinier. An oabl a-bezh a oa bet aloubet gant koumoul izel. A-benn un nebeut e kouezhe ar glav, goustad, ingal, yen, didruez, o lufrañ an toennoù, o rouzañ an tal-bennoù, o louediñ ar grouan, oc'h ober war an douar enezennoùigoù munut kent o beuziñ da vat, o tuañ garennoù ar gwez hag o c'hlazañ an nebeut delioù mañet a-ispilh e beg ar skourroù. Ur golvan a nijas a-dreuz d'al liorzh, pounner, evel pa vije bet plom dindan e eskell.

« Koulz eo dimp », eme va mignon, « tanañ hor c'herniel adarre ha sellout ouzh va levrioù. »

Diskouez a reas din e gambr-studi, bihan a-walc'h, goloet he feder moger a renkennadoù levrioù eus an traoñ betek an nec'h. Eno e oa levrioù kozh, eus an triwec'hvet hag an naontekvet kantved peurvuiañ, leun a gouevrengravadurioù plant ha loened, marzhus ampartiz ha pasianted an treser, ha lu un tammig e-skoaz al luc'hengravadurioù a vremañ. Hervez va mignon, — da bep unan e albac'henn war an douar-mañ, — e oa bet naturourion an amzer gwechall, bleniet gant o skiant-vat, tostoc'h d'ar wirionez eget re hon amzer gant o holl ardivinkoù. Hag o tisplegañ din e gredenn e teuas helavar adarre, hag e tremenjomp e-giz-se ouzhpenn un eurvezh, sioulik, hep trouz, nemet trouz e vouezh, sarac'h al



levrioù digoret, follennataet ha serret, diñserezh an horolaj arem war ar siminal, hag hiboud ar glav er-maez, dastroc'het a-wechoù gant sourrad ur barr-avel o tarzhañ trumm hag o vervel raktal.

Tostaat a reas ar poent ma oa ret din kuitaat an ti da dapout ar c'harr war blasenn ar vourc'h. Lakaet e voen da gemer ur banne te a-raok mont en hent.

« 'M eus aon », eme va mignon, « n'hello ket va gwreg diskenn da lavarout kenavo dit. »

« — Klañv e vez alies ? », emezon.

« — Alies a-walc'h... ». Termal a reas ur pennad. Neuze e kendalc'has :

« Moarvat ec'h eus gwelet e oa strafuilhet. Strafuilhet e vez atav gant netra. Hor merc'h a zo aet dec'h da dremen an devezh e ti kerent dimp, ha n'eo ket distro. Kaer am eus lavarout dezhi n'eus ket peadra d'en em chalañ, n'he deus ket kousket banne ha ne ra nemet gortoz. Sur on emañ bremañ en he c'hambr e-kichen ar prenestr o sellout hag o sellout ouzh an hent... »

« — Ho merc'h a chom ganeoc'h en ti-mañ ? » a c'houlennis. Souezhet oan, rak diouzh ar beure, pa c'houlennis keloù digantañ eus e vab hag e verc'h, en doa respontet din e oant o-daou oc'h ober o studi pell diouzh ar gêr.

« — Ya », emezañ.

Hag e verzis war e zremm roud an trubuilh-se am boa spurmantet a-raok. Termal a reas adarre, hag o tiskouez din ur poltred damguzhet en ur c'horn a-us d'an daolig, e lavaras :

« Setu amañ va merc'h. Ne gav ket dit he deus daoulagad he mamm ? »

▼

N'em eus graet torfed ebet a-hed va buhez. Hogen biskoazh ne santis petra eo bezañ torfedour evel er c'harr-se am c'hasas pell diouzh kêriadenn va mignon.

O sellout ouzh ar poltred em boa anavezet raktal ar plac'h am boa gwelet en derc'hent o koaniañ en ostaleri. Ha n'em boa rannet grik. Kimiadet em boa diouzh an tad, ankeniet, — hen intent a raen bremañ, — betek gwrizioù e ene. Lezet em boa ar vamm doaniet, ar vaouezig voan, klañvidik, o krenañ a-dreñv d'ar prenestr a selle war an hent. Ha gant ur ger em bije gellet...

Nann, gant ar ger-se moarvat em bije troc'het krenn ar spi e div galon. « Aet da dremen an devezh e ti kerent ? ». Eus ar gaou-se e oa diwanet ar wagennad strafuilh, — komz a ran hogos e-giz an deozofisted hag an hudsperedourion, — a dizhas ac'hanon en treñ, ha kreñvoc'h-kreñvañ dre ma tostaen ouzh an ti. Marteze e-kreiz an hañv e vijen manet diseblant. Gwelet em bije tud sioul en un ti sioul, ha bet avi ouzh o sioulded; ha me ken difrom, ne vije ket bet douget va mignon da ziskuliañ din netra na da ziskouez din ar poltred. Hag e vijen aet kuit, laouen, o vont e-biou d'ar glac'har e-giz un dall o tremen dirak un arvest. Hogen an deizioù teñval-se, an oabl izel, an deltoni a zihun galloudegezhioù kuzh an ene.

Onest e vije bet diskleriañ d'am mignon krenn-ha-krak, hep damant : « Me ' oar pelec'h edo da verc'h dec'h da noz. » Aon am boa bet. Ha, pezh a vantre ac'hanon, sebezet oan gant va galloud-damzivin muioc'h eget enkrezet gant va dizonestiz.

En aner eo e lavaren ouzhin va-unan e oan bet fur hag e oa va dlead bremañ ober un enklask



en ostaleri... Marteze ne oa ket aet kuit an daou zen yaouank.

En abardaez-se, avat, e voen va-unan-penn o koaniañ. Kaer am boe chom da vutuniñ pell goude ar meuz diwezhañ, ne zeuas nikun.

« N'eus den ebet hiziv ? » a c'houlennis ouzh ar vatezh a zistalie an daol. « Hag an daou a oa dec'h da noz, aet int kuit ? »

« — Ne ouzon ket », emezi, he daoulagad bras-bourbell, he sell dilusk, e-giz un diodez.

Pignet em c'hambr, ez is diouzhtu d'am gwele hag e vanis kousket kerkent.

E-kreiz an noz e tihunis trumm. Unan bennak, a gave din, a oa bet o skeiñ ouzh va dor. Selaou a ris. Ar gwent, a c'hwezhe a-fourradoù abaoe an endervezh, a yude bremañ hag a skiltre a-us d'an toennoù, o storlokañ ur stalaf, o tistagañ sklentennoù, a riskle betek an noed hag a dorre e tammoù war bavezioù ar porzh gant un trouz sklintin. Dour a vourbouilhe en ur c'han ha dreist an dourni, a bep tu, o c'holeiñ, hogos o vougañ he mouezh, e oa mouezh c'halloudus ar glav. Ha mouezhioù all, dister, a oa ivez, diheglev, — denel, douarel pe neñvel, ne ouzon tamm, — o leñvañ.

# KARR-KAÑV AN AOTROU MAER

**Abadennig evit ar skingomz e tri bennad**

*gant Youenn DREZEN*

*ROLL AR C'HOARIERION*

KORANTIN NEDELEG, ozhac'h, maer, 40 vloaz.
JAKEZ KERDRANVAT, miliner, eilmaer, 35 bloaz.
KARIOU, ozhac'h, kuzulier kumun, 50 vloaz.
DILOSKER, — — 50 vloaz.
GWENOLE, martolod, — — 30 vloaz.
BARGEN, tonellour, — — 35 bloaz.
YANN RAFALEN, ostiz.
AR VIGOUROUZ, kalvez ha karroñser, 40 vloaz.
YOUENN AR BERR, eus Pont-'n-Abad.
AN ARCHERION.
UN DEN eus ar vourc'h.
MARIA, matezh ostaleri, 18 vloaz.
MAIVON AR SKIVIDAN, gwreg an Nedeleg, 35 bloaz.



I

## EN TI-KER

*Ti-kêr ur gumun eus ar vro vigoudenn, en ur vourc'h nepell eus ar mor : dibab a c'heller Kombrid, Lok-Tudi, Ploveur, Pornaleg, Triagad, pe Sant-Yann, ha Tregenneg zoken. Sal ar guzulierion, heñvel ouzh holl salioù tiez-kêr bourc'hioù bihan Breiz-Izel; gwennrazet, ha fichet unan eus ar speurennoù anezhi gant patrom Marianna ha poltred Prezidant ar Republik. E-harz traoñ patrom Marianna un daol ha kadorioù evit an Aotrou Maer, e eilmaer hag ar sekretour. En daou du, a-skoner, pep a daol hir, ha kadorioù evit ar guzulierion.*
*Bodadeg a zo fenozh.*

AR MAER (*tonius, goude ober ur skarzhig d'e c'hourlañchenn*). — Ha bremañ... Ur goulenn a bouez bras emeur o vont d'ober hiziv ouzh Kuzul-kêr. Evit ur wech...

GWENOLE. — Me ' zo kontrol !

MAER. — Ya ! ya ! Gortozit, mar plij, Gwenole !.. Evit ur wech, sur on e vo an holl, hep ma vanko den, ali ganin. Ha gant plijadur ouzhpenn.

BARGEN (*pounnerglev, e kuzulik, da Wenole, e amezeg*). — Petra 'c'h eus lavaret dezho, Gwenole?

GWENOLE. — Lavaret em eus: « Me ' zo kontrol! »

BARGEN. — A ! kontrol emaout ? Mat-tre !

MAER. — Ali e vo an holl ganin. Ha gwazh a se n'eo ket deut abred a-walc'h en aod an tri guzulier all a zo bet anvet, war un dro ganeoc'h-c'hwi, Gwenole, da zerc'hel en ti-kêr lec'h tud Lost-an-Dro ha martoloded an Arvor. Ur c'haer e vije bet ar seurt unaniezh !

GWENOLE. — Er mor e vijen bet ivez, panevet eo bet bilimet va biz gant ur vrezhelenn. Mes, bras

a-walc'h on da zifenn, me va-unan, amañ dirak ar beizanted, lodenn ar vartoloded...

Bargen. — Me ' zo kontrol ivez !

Gwenole. — ...Ha na zisoñjit ket n'emañ ket ar c'hiz gant ar re ruz da lakaat o daouarn e daouarnoù ar re wenn.

Maer. — Evit ur wech, e lavaran dit, Gwenole, e vo ali ganin ar ruz hag ar gwenn. (*Ouzh an eil-maer, Jakez Kerdrañvat, ur miliner goñs ha du.*) Jakez Kerdrañvat, mar plij !... Bezit ar vadelezh da lenn d'ar guzulierion ar skridig a zo bet aozet war sujed an dra !

Kerdranvat (*tonius ivez, hag o skarzhañ e c'hourlañchenn. Besteot eo, hag ur vouezh kilhog dezhañ*). — Roet eo bet din gant, gant, gant, an Aotrou Maer, amañ prezant, an enor da zisplegañ dirazoc'h ar soñj tal... talvoudus a zo savet en e benn. A, feiz, avat !.. (*Tre ma komz, e klask war an daol dirazañ; bremañ, e furch en e chakodoù*)... Pe... pelec'h an diaoul eo aet va « motigbilhed » ? Ur soñj talvoudus hag, hag a... hag a vo un enor evit ar gumun, pa, pa, pa vo bet votet ar goulenn... Gurun ! gant piv eo aet va zamm pa... paper ? Ko... kollet va zamm pa... paper ganin. N'on ket evit kenderc'hel...

Bargen. — Me ' zo kontrol !

Kerdranvat (*droug ennañ, nemet etre e zent*). — Kontrol da betra, skouarn-gaoc'h ?

Maer. — Eo ! Kendalc'hit, Kerdrañvat !

Kerdranvat. — Dont a ra brav al lenn ganin ; evit ar prezeg, avat, n'on gour. Neuze, n'eo ket dav kla... klask pemp pav d'ar maout. Ali on, pe... pe... penn-da-benn, gant an Aotrou Maer. N'eus nemet votiñ.



Kariou (*gant ur vouezh sioul*). — Votiñ petra ?.. Votiñ ma vo troc'het hor gouzoug ouzhimp ?

Kerdranvat (*outañ e-unan*). — Feiz, gast, avat ! Petra ar gurun am eus-me graet eus an torch tamm paper-se ?

Dilosker (*komz a ra dre e fri*). — Ya ! ret gouzout petra a c'houlenner diganeomp. Evit din bezañ ouzh tu an Aotrou Maer, e lavarin, e-giz hor c'henseurt Bargen, on kontrol, ma c'houlenner diganeomp ober dispign adarre. Rak...

Kerdranvat (*d'ar Maer*). — Di... dibun ar gaoz, te da-unan, Korantin !

Maer (*gant un tammig mousc'hoarzh*). — Hor c'homper Kerdrañvat, evit dezhañ bezañ miliner, a zo mailhoc'h an tamm anezhañ da aozañ kulasennadoù bleud eget da ziluziañ e deod, war a welomp.

Kerdranvat (*doaniet*). — Ma ! kollet eo !

Maer. — N'eo ket marv mil den. En ur ger berr, gwazed, setu petra e oa hon eilmaer Kerdrañvat e soñj goulenn diganeoc'h en anv ar gumun... (*Tevel a ra.*)

Mouezhiou. — Petra ?

Maer. — Ur c'harr-kañv.

Mouezhiou (*war donioù disheñvel*). — Ur c'harr-kañv ?

Dilosker. — Ur c'harr-kañv d'ober petra ?

Maer (*flour*). — Da gas ar re dremenet d'an iliz ha d'ar vered.

(*A-us d'ar safar e sav ur wech ouzhpenn, mouezh ar Bargen.*)

Bargen. — Me ' zo kontrol.

Maer. — Perak 'ta, Bargen ?

BARGEN. — Peogwir on sosialist, e-giz Gwenole.

GWENOLE. — Hañ ?

KERDRANVAT (*deut teod dezhañ en-dro*). — N' varv ket ar sosialisted e-giz ar gristenion all ?

BARGEN (*pennek*). — Feiz ! kontrol emaon.

GWENOLE (*ruz e glipenn gant an droug, a youc'h e skouarn ar Bargen*). — N'emaout ket ganti, tamm ebet. Da betra out-te kontrol ?

BARGEN (*souezhet*). — Da betra on kontrol ? Gast ! lavaret ec'h eus din e oas kontrol. Kontrol emaon, peogwir out kontrol. N'eo ket mat e-giz-se ?

MAER (*o skeiñ gant e gontell-paper war an daol*). — Peoc'h, gwazed, peoc'h un tammig, me ho ped!... (*P'eo tavet ar safar.*) Setu eta : abeg bras ar vodadeg emaomp o terc'hel fenozh, a zo prenañ ur c'harr-kañv evit ar gumun. Ne gredan ket, nann ! e gwirionez, ne gredan ket e vefe den a gement a soñjfe sevel e viz a-enep d'ur goulenn ken dereat.

KARIOU. — N'on ket ken ali-se gant an Aotrou Maer ha ma kred dezhañ.

MAER. — Ganeoc'h emañ ar gomz, Kariou. Bodet omp amañ evit klevout ali an holl, a-du pe a-enep, ha votiñ, goude-se, a-du pe a-enep, hervez Lezenn ar Republik.

DILOSKER. — Forzh penaos, mar deo evit dispign moneiz adarre, me...

MAER. — Gant ar C'hariou emañ ar gomz, Dilosker. Deoc'h e vo da c'houde.

KARIOU. — Setu pell ' zo ez a tud da anaon er gumun, ha kavet ez eus bet tu evit ar wech d'ober ganto interamant dereat, ha d'o c'has d'an iliz ha d'ar vered, hep mont da glask kement a reustl.

GWENOLE (*prim*). — Ha c'hwi a gav kaer an



dra-se, c'hwi, bezañ karavellet d'ar vered war ur c'hravaz, e-giz un dramm bezhin war an aod ?

MAER. — Peoc'h !.. Pep hini d'e dro.

KARIOU. — Ni, diwar ar maez, a zo kustum a-viskoazh da zegas an arched gant hor charabanioù tre betek ar vourc'h. Ne welan ket perak ne vefe ket mat hiziv ar pezh a oa mat dec'h.

GWENOLE. — Pennoù-kezeg hoc'h eus, ha kirri. Ni, avat, martoloded paour...

DILOSKER (*etre e zent*). — O !... paour !...

GWENOLE. — Ni, paotred eus kostez ar mor, n'omp ket lodet eveldoc'h, ha dougen a rankomp hor re varv d'ar vered war ur c'hravaz, war-bouez hon divrec'h, a-hed tri-c'hard lev ha muioc'h... an dra-se n'eo ket gour.

MAER. — Echu eo ganeoc'h, Kariou ?

KARIOU. — Me ' zo evit ar « statu quo ».

MAER. — D'ho tro eo, Dilosker.

DILOSKER. — Amañ emaon evit difenn arc'hant ar gumun. Ur mantr eo gwelout ar gumun o foetañ he gwenneion. Mat eo kement digarez da c'houlenn diganeomp ober dispign. Mes biskoazh seurt digarez...

BARGEN (*hag en deus klevet, en taol-mañ*). — C'hwi ' zo brein gant ho kwenneion, nemet charañel...

MAER (*gant ur mousc'hoarzh*). — Mar komprenan mat, e sav a-enep din al lodenn eus ar C'huzul a anvas ac'hanon da vaer, ha n'eus a-du ganin nemet va enebourion bolitik.

GWENOLE. — Salokras, Aotrou Maer ! A-enep on da Gariou, a zo eus ar c'hantved kozh, hag a-enep d'an Dilosker, a vez klañv pa rank foetañ ul liard toull. Mes n'emaon ket a-du ganeoc'h.

KERDRANVAT. — Neuze eo koulz in... interiñ an afer.

MAER. — Te ivez, Kerdrañvat ?... (*d'an holl guzulierion*). N'eo ket bet morse ar c'hiz ganin da strinkañ an trebez war-lerc'h ar billig, hag, hiziv, ne rin ket c'hoazh, gwazed, keit ha ma ne vo ket bet displeget ganin ar rak hag ar perak eus ar goulenn.

Perak eta eo deut din ar soñj kaout ur c'harr-kañv evit ar gumun ? Aes eo respont : bras eo ar gumun, unan eus ar re frankañ eus ar c'hanton. Gwell a se d'ar re, evel hor c'henderv Kariou, o deus karr ha marc'h da zegas korfoù o re varv — Doue d'o fardono ! — betek ar vourc'h. Mes soñjal a ranker ivez en devezhourion, er beorion, ha, dreist-holl, e tud an erinoù, ken niverus, er vartoloded hag e paotred ar baol. Ar re-se, o chom lod anezho ul lev ac'han, a zo ret dezho dougen o archedoù, war o c'hravazoù, ha war-bouez o divrec'h, evel ma lavare bremaik hor c'henderv Gwenole...

GWENOLE. — O ! gast ! O ! gast ! O ! gast !...

MAER. — Hag, evel ma lavare c'hoazh : « An dra-se n'eo gour ».

BARGEN (*da Wenole*). — Petra 'c'h eus lavaret ?

GWENOLE. — Lavaret 'm eus : « O ! gast ! O ! gast ! O ! gast ! »

MAER. — Rak — hag amañ emañ unan eus an dalc'hoù — ma n'emaomp ket amañ evit bram-mañ uheloc'h eget hor reor, resped deomp ! na c'houlennit diganin kennebeut klemm war stad truezus kef ar gumun. Ma 'z eus gwerzh d'ar brilli...

GWENOLE. — N'eus ket da glemm.

MAER. — Priz mat a zo bet ivez war an avaloù-



douar prim, ha feson welloc'h a zo c'hoazh gant an ed.

BARGEN. — O ! gast ! O ! gast ! O ! gast ! Fall an traoù !...

(*C'hoarzhadeg er sal.*)

BARGEN (*o vont droug ennañ*). — Bevet ar Republik, bandenn galotined !

GWENOLE. — Petra a beg ennout, sakre kakouz?

BARGEN. — Lavaret ec'h eus : « O ! gast ! O ! gast ! O ! gast ! » ha komprenet em eus ez ae fall an traoù ; setu !

GWENOLE (*e skouarn ar Bargen ; kreñv, avat*). — Fall ez eont, sur; n'eo ket, avat, evel ma kred dit, sakre Toullig Diwar-lerc'h.

BARGEN. — Penaos neuze ?

GWENOLE. — N'eur ket evit diouerîñ ur c'harr-kañv ; sklaer an dra e-giz lagad an naer. Deompni, sosialisted, e vije bet d'ober ar goulenn ; mil vad en dije graet an dra d'ar « Parti » du-mañ, en Arvor. Padal, primoc'h eo bet ar maer, ha ret-mat deomp votiñ hervez e c'houlenn.

BARGEN. — O ! gast ! O ! gast ! O ! gast ! Biskoazh ne vo bet gwelet.

MAER. — Trugarez dit, Gwenole ! Atav em eus lavaret e oas te... hag ivez da genvreudeur sosialisted... paotred eeun hag a skiant-prenet ; hag e teujemp abred pe ziwezhat d'en em glevout.

Edon o lavarout eta e oa bras ar gumun, ha pell a vezañ paour. Un dra all a zo ; ur c'harr-kañv a zo er Gelveneg, hag e Pont-'n-Abad ; mes kirri-kañv a zo ivez e Lok-Tudi, hag e Pornaleg, hag e Penmarc'h. En holl barrezioù en-dro deomp, ha moarvat ivez e Kombrid hag e Triagad...

DILOSKER. — N'eus ket. Bet on en un interamant, du-se, n'eus ket pell...

MAER. — Ha pa ne vije ket. Ni ne rankomp ket ober « evel » ar re all. Ni ' rank ober « gwelloc'h » eget ar re all. Ar gumun-mañ war-raok atav !

DILOSKER. — Ya ! ya ! evel just ! Piv a baeo ?

MAER. — En ur gumun, lod a laka o gwenneion, lod all a laka o c'hwezenn. Gant ma vo bolontez vat !... Un druez e vefe d'ur gumun evel houmañ bezañ war goll gant hini all ebet war bouez un dra ken dister.

DILOSKER. — Hag e teufe ur seurt karr da be briz ?... Ur rivin sur a-walc'h.

MAER (*o sevel en e sav, hag o tistilhañ e gomzoù*). — Ar c'harr-kañv a fell din a vo roet d'ar gumun, n'eo ket un afer arc'hant eo, un afer enor. ne lavaran ket. Mezh eo d'ur gumun evel houmañ bezañ, war ar poent-se, ken diwar-lerc'h ha m'eo. Toullañ hentoù, mat-tre ! sevel tiez-skol, mat-tre ! Ober war-dro ar re vev, mat-tre ! Hogen, ne vo ket lavaret e vo bet graet fae war hor re varv, keit ha ma vin-me bet ho maer. Me, va-unan, n'eo ket paour va stal er Vilouri, ha, mar deo dav paeañ, paeañ a rin gant va gwenneion va-unan ur c'harr-kañv d'ar gumun a zo bet fiziet ennon ganeoc'h.

KARIOU, DILOSKER ha KUZULIERION ALL. — Pinvidik a-walc'h eo ar gumun hep goulenn prof pe aluzon.

MAER. — Ali omp ?

MOUEHIOU. — Ali omp, ya !

KARIOU. — Hag ar gwellañ ' zo, d'am meno, eo reiñ kefridi d'an Aotrou Maer eeun-hag-eeun d'en em glevout gant ur c'harroñser evit ar priz hag evit reiñ deomp ur c'harr-kañv hag a dalvo ar boan. Ali omp ?

AR GUZULIERION. — Ali omp !



II

## EN OSTALERI

*Ostaleri na ti-debriñ Yann Rafalen, e Pont-'n-Abad, e-tal ar Marc'hallac'h. Ouzh un daol goloet gant un doal wenn, harp ouzh ar prenestr bras digor-frank war ar straed, emañ an Aotrou Maer, e eilmaer ha Lorañs ar Vigourouz, ar c'harroñser, o peurechuiñ o merenn.*

*En tu all d'ar straed, e disheol gwez tilh ar blasenn, ez eus ur c'harr-kañv nevez-flamm, du-pod, gant daeroù arc'hant ha pennoù marv gwenn, ha frezilhonoù o c'hoari an dro da laez ar garrastell. Tomm an heol er-maez, ha tomm an heol gant ar festourion.*

AR MAER (*o tennañ war e anal, laouen ha gwalc'het*). — A ... Sell aze tennañ ar galon diouzh ar baourentez !

KERDRANVAT. — Ha diouzh an naon ha diouzh ar sec'hed.

MAER. — Yann Rafalen, reiñ a ri va gourc'hemennoù d'ar wreg. Pregit deomp eus ur gegi-nourez ! Setu pell ' zo n'em eus ket kaset war draoñ un tamm rost ken tener ha ken chugonus, hag aozet dres evel ma plij din, digrizet a-boan.

KERDRANVAT. — Hag al legestr, pebret gant pebr ruz !...

AR VIGOUROUZ. — Hag an alumenn vioù !...

KERDRANVAT. — Ha neuze an istr hag al leizenned !... Gwir veuzioù beleion.

RAFALEN (*o c'hoarzhin*). — Kement hag ober, Aotrou Maer, e ri gourc'hemennoù ivez d'an ostiz. Ur gwall doull en deus graet evidout e kav e win. Kerc'het em eus evidout diouzh kav ar gwin ar pep gwellañ eus va bourdel hag eus va bourgogn

kozh... Hep kontañ ar muskadig gant an istr hag al leizenned.

MAER (*o lakaat e deod da stlakal*). — Gwir ! re wir !... Voulouz lipous.

KERDRANVAT. — 'Giz un ael o staotañ din em gourlañchenn...

MAER. — Sin e-giz ar c'hler ha gwrezus e-giz an tan... Dres e-giz ur bouch plac'h yaouank, n'eo ket gwir ? (*C'hoarzhin a ra.*) Dour dezhi, paotred, hag odivi d'ar soner !... Arabat klemm hiziv gant blaz ar bihan. N'eo ket gwir, Vigourouz ? Ne lavarez netra ez korn ; kaotet eo da deod e-barzh da c'henou....

VIGOUROUZ. — Yec'hed mat dit, Korantin ! Me ' bari em eus debret re. Biskoazh seurt friko...

KERDRANVAT (*dilui e deod*). — Ne gav ket dit e talve ar boan ? Ar wech kentañ, abaoe an amzer ansien, pa oa an diaoul paotr bihan, ma vo ur c'harr-kañv du-mañ. Dav oa ober badeziant dezhañ.

VIGOUROUZ. — Gant lagout a-raok dour binniget.

MAER (*o vesteodiñ un disterañ*). — Te, Vigourouz, va c'henderv-me, va c'hamalad kozh, te ' zo roue ar gilvizion.

KERDRANVAT. — Ur roue republikan, evel just !

MAER. — Pa vin un dra bennak er gouarnamant, e lakain ac'hanout e penn koñvers ar c'hirri-kañv. Den ebet, tro aze, ne oar lipat ur c'harr-kañv eveldout-te, e livañ du e-giz an noz, hag e fichañ ken brav gant pennoù marv gwenn ha daeloù arc'hant. Hag hemañ ' zo enor da stal. Brud a zegaso dit, ha pratik...

VIGOUROUZ. — N'eo ket e stal ar Vigourouz e vez moc'het ar vicher, morse !



MAER. — A ! A ! A ! Sellit dre ar prenestr ! En em zastum a ra an dud en-dro dezhañ gant o genou digor... O ! sell 'ta !... Betek va « frai » Youenn Ar Berr a zo ivez oc'h estlammiñ dirazañ !... (*O c'hervel*) O ! Youenn !... Deus amañ 'ta !

YOUENN (*o tegouezhout e-tal ar prenestr*). — A ! Salud, Korantin ! Salud ar gompagnunezh !... Me ' laka ' zo friko ganeoc'h ! Ha tomm an heol memes !

MAER. — Friko bihan, ya ! Emaomp o vadeziñ ar c'harr-kañv aze. Deus da lipat ul loiad ganeomp, Youenn !

KERDRANVAT (*ruz e benn*). — Ha da c'hortoz. ez an da welout ha debret eo bet mat e gerc'h gant Bijou.

MAER. — Adarre ?

KERDRANVAT. — Ha da skuilhañ ur banne dour. N'eo ket 'walc'h evañ !

MAER (*a c'hoarzh*). — Dour, emezañ ! C'hoazh, m'en dije lavaret laezh-boc'h !... (*Da Youenn Ar Berr, a zo deut tre.*) E doullad a zo bet roet dezhañ, propik, sakre Kerdrañvat !... Salud, Youenn! Penaos emañ an ton ?... Azez aze, ha kemer ur banne ganeomp. Gwin ruz ?... Gwin gwenn ?... Lagout ?... Bez' 'z eus... Maria, degasit gwer da Youenn, amañ !

MARIA (*un tu bennak er sal*). — Diouzhtu !

YOUENN. — Dit eo ar c'harr-kañv-se ? Lavar 'ta ! Re varv du-se ne sec'hont ket o fri gant delioù kaol.

RAFALEN. — War goll emaomp ganeoc'h, amañ, e Pont-'n-Abad.

YOUENN. — Ar wetur-se n'eus ket kranoc'h e Kemper, na memes e Paris. Feiz, gast ! Ur seurt

karr-kañv a rafe dit plijadur mervel, ken nemet evit bezañ kaset d'ar vered gantañ.

MAER. — Maria, plac'hig fall !

MARIA. — Ya ! Ya ! Diouzhtu !

MAER. — Cheuc'h omp du-mañ dre natur. Pa reomp un dra bennak, ne reomp ket dre an hanter; ker, mes kaer ! N'eo ket gwir, Vigourouz ? Gast ! Hemañ ' zo kollet e deod gantañ.

VIGOUROUZ. — Badaouet on.

MAER. — Maria ! Sakre logodenn, pelec'h eo chomet ?

MARIA. — Amañ emaon, Aotrou Maer. Setu ho kwer, Aotrou Maer ! (*Lakaat a ra dirak Youenn ar Berr div werenn evit ar gwin, gwenn ha ruz, hag unan evit ar c'hognag.*)

MAER (*o kargañ ar gwer*). — Kasomp war draoñ, gant aon e teufe paotred Kombrid ! Yec'hed a-hed hag a-dreuz ! Maria, va fleurenn, na dit ket kuit ! C'hwi ' zo ' giz ur bokedig roz. Avi 'm eus eus ho ten yaouank.

MARIA. — N'em eus hini ebet, Aotrou Maer.

MAER. — Ta ! ta ! ta ! Maria... Atav e vez lavaret an dra-se. Ma ! selaouit, Maria !

MARIA. — Ya ! mes hastit buan, Aotrou Maer !... Ha chomit fur gant ho taouarn !

MAER. — Gwelet hoc'h eus va gwetur vrav aze war ar blasenn ?

MARIA. — Re vat ! ken e sav ar c'hwezenn yen warnon, pa sellan outi.

MAER. — Pa garot, va...

MARIA. — O va Doue, Jezus ! n'em eus ket c'hoant mervel.



MAER. — Mervel, siwazh ! e flour he yaouankiz !.. O, drochig vihan ! N'eo ket mervel an hini eo ; fortuniañ, ne lavaran ket. Deoc'h e vo ar boulc'h kentañ, Maria ! A-raok kas den d'ar vered, e roan deoc'h va gwetur-gañv da gas ac'hanoc'h d'an iliz da eurediñ. Biken, ha memes en Amerik an dud droch, ne vo bet gwelet seurt dimeziñ. Hag an dra-se a vo chañs-vat deoc'h e-doug ho puhez.

MARIA (*o tec'hout*). — Ec'h ! m'hen argas !... Hag e chomen da selaou... Hemañ ' zo da stagañ. siwazh !

MAER (*laouen*). — Va c'harr-kañv, va c'harr-kañv, hennezh eo devezh eürusañ va buhez ! (*Da Gerdrañvat o tont en-dro ouzh taol.*) N'eo ket gwir, komper ?

KERDRANVAT. — Eo, en ur mod ! Rak bec'h a-walc'h a zo bet o tont a-benn d'e gaout.

YOUENN. — Chom da lavarout ! en ur gumun ken pinvidik, gant ur c'huzul kêr ken otus ?

MAER. — O ! evit bezañ otus, va c'huzulierion a zo otus, ken int otus. Ar Vigoudenned atav war-raok ! Ma ! kredit ac'hanon, mar kirit. Gast ! sec'hed am eus : an evañ a zegas sec'hed... Rafalen, degas deomp pep a vanne kognag.

RAFALEN. — Evel just ! Tro an ostiz eo. Maria !

MARIA. — Ya !

RAFALEN. — Lakait deomp pep a vanne eus va boutailhad-me, eus an « Teir Steredenn », ha degasit gwer don !

MARIA. — Ya !

MAER. — Ya ! paotr. N'ouzon ket petra ' oa krog en o zoull. Kement a c'hoant o doa da gaout ur c'harr-kañv ha me da vezañ flemmet gant un naer.

YOUENN. — Piv en dije kredet ? Tud ken cheuc'h, a-hend-all...

MAER (*lorc'h ennañ*). — Cheuc'h evito o-unan, ha skragn e-giz ar bleiz evit ar gumun. Korantin Nedeleg, avat, pa vez bet lakaet un dra bennak gantañ en e benn, en e benn all eo bet lakaet ivez. Holl e oant enep din, holl ! Ha va sakre besteod amañ, ma ne vije bet nemetañ o reiñ din an dorn...

KERDRANVAT. — O ! hiziv n'emañ ket diwar zour. Lardet mat eo va zeod. Hiziv e teufe ar brezegenn ganin e-giz gant ar person, e-giz gant an depute, e-giz gant an alvokad.

MAER. — Nemet out chomet, an drovezh-se, gant da veg digor war nav eur. A drugarez Doue e oanme eno, ha sonn, ha reut, ha...

KERDRANVAT. — E-giz ur martolod en e vag, e-kreiz ar mor dirollet.

MAER. — Dres ! paotred. Dres e-giz ur c'habiten e bourzh e vatimant e-kreiz ar mor dirollet ; setu penaos ho pije gwelet ac'hanon, e-kreiz va enebourion, o terc'hel penn d'ar C'hoñsailh. Holl e oant avel a-benn. Nemet, gouzout a ran-me ouzh ar bodadegoù. Ha gouzout a ran memes, pa vez dav, frotañ o askell d'ar sosialisted...

KERDRANVAT. — Higennet a-zoare eo bet ganit ar Bargen ha Gwenole.

MAER. — Rak lakaet em boa em penn kaout ur c'harr-kañv evit ar gumun. Da dortañ n'oa ket, Va c'harr-kañv am boa da gaout, ha pa vije bet ret din e baeañ gant gwenneion va chakod.

YOUENN. — Ha ma vefe siret dit da votoù ? Ha ma ne vefes ket mui maer ?

RAFALEN (*o c'hoarzhin*). — Ba ! Korantin a chomfe gantañ e garr-kañv ha servij a rafe dezhañ da gas teil d'ar park.

MAER. — Hañ ?... N'emaon ket e soñj bezañ distroadet... Feiz ! Feiz !... N'on ket dibesket



c'hoazh, evel ma lavarfe Gwenole... O ! met !... O ! met ! va faotr Youenn, marteze emañ ar wirionez ganit... Bremañ e komprenan ur bern traoù, e welan begig e skouarn da enebadeg ar C'hariou, an Dilosker, ha paotred va listenn-me, ha perak eo bet ret din, goude votadeg ar C'hoñsailh, c'hoari penn-pe-fleur.

RAFALEN. — C'hoari penn-pe-fleur ?

KERDRANVAT (*o c'hoarzhin*). — Ya ! c'hoari pennpe-fleur.

MAER. — C'hoari penn-pe-fleur, ya ! Fennañ ar blouzenn-verr... Bremañ e komprenan : kemer a ran re a bouez er gumun. Hag ar re e krede din e oant va gwellañ mignoned, va skoazellerion an tommañ, eo peget ar c'hi en o reor... Petra ' soñjez eus an dra-se, te, kalvez Vigourouz ?

VIGOUROUZ. — Debret 'm eus re, Korantin baour. Ha, forzh penaos, ne gomprenan seurt er politikerezh.

MAER. — Hep ar politikerezh, ne daer da du ebet. Hep va folitikerezh-me, ha war-bouez un neudenn, n'eo ket ganit-te e vije bet fardet karrkañv du-mañ.

VIGOUROUZ (*o tihuniñ trumm*). — Hañ ?... 'Michañs e vin paeet atav ?...

MAER. — Paeet e vi ganin-me, rak me eo ar Maer.

YOUENN. — Ha da c'hoari penn-pe-fleur, paotr Tin ?

MAER. — Dres ! dres ! dres ! Fiziet e oa bet ennon ar gefridi, n'eo ket gwir, Kerdrañvat ? en em glevout gant ur c'harroñser da lakaat fardañ gwetur ar re varv. Ha soñjet em boa diouzhtu er Vigourouz amañ. Graet ar marc'had, graet ar priz... « Ya ! met... (*komz a ra ar maer dre e fri*).

eme din, neuze, an Dilosker, e-tal ostaleri ar Gwiziou, en ur frotañ kostez e fri... Setu, neuze, Aotrou Maer, ha kavet eo bet ganeoc'h ur c'harroñser evit « ho » karr-kañv ? — Evel just, emeve. Ganin-me, tra brometet, tra graet. — Piv eo ? eme an Dilosker ? — Lorañs ar Vigourouz, kalvez e Pont-'n-Abad, emeve. — Evel just ! eme an Dilosker, hag eñ ha 'n em lakaat da skrognal. — Evel just ! a lavare da heul ar C'hariou, ar Jentrig, ar Bideo, ha piv c'hoazh, en ur zont eus ostaleri ar Gwiziou, an eil war-lerc'h egile.

KERDRANVAT. — E-giz saout Yann eus ar park.

MAER. — Evel just ? emeve. Ha perak « evel just » ? — Kenderv tost eo dit Lorañs ar Vigourouz. — Ya ! emeve ; ar pezh na vir ket outañ da vezañ maout ar garroñserion ac'han da Gemper ha da Zouarnenez. — Hag ar pezh na vir ket ouzhit, eme ar C'hariou, d'ober aferioù ar familh ha da aferioù-te... ha da sevel (*komz a ra dre e fri*) da c'halloud warnomp, eme an Dilosker, war zigarez interest ar gumun.

VIGOUROUZ. — An dra-se o deus lavaret ?

MAER. — Vigourouz pa zivigourouz, emeve krenn. N'eus na marc'had na kaoc'h. Setu ur pezh pevar real. Penn evit ar Vigourouz, ha fleur evidoc'h-c'hwi, ha, ma c'hounezit, it da lakaat fardañ ho karr-kañv e puñs an ifern, ma karit !

VIGOUROUZ. — An dra-se ac'h eus graet ?

MAER. — An dra-se am eus graet. C'hoariet eo bet da garr-kañv war an hent bras, du-mañ, er vourc'h, e-tal ostaleri ar Gwiziou...

VIGOUROUZ (*damvantret*). — Ken buan n'em bije ket bet ar pratik !...

MAER (*lorc'h en e vouezh*). — Ya ! setu penaos



emaon-me... Hag aet ar gounid gant penn, evel just, ha chomet ar re all gant o fri war ar gloued.

VIGOUROUZ (*o tic'hwezañ*). — A drugarez Doue !

YOUENN. — Te ' zo un danvez, Korantin.

MAER. — N'em eus ket aon fougasiñ, me ! Rak, me, ouzhpenn gouzout lavigañ gant va c'huzulierion, me 'm eus ar chañs. Lezel da filañ, paotred, lezel da filañ, ha, dres p'eo dav, ar stokenn, ha : « Deus amañ, te, emaout din ! ». Un dorn dir, paotred, en ur vanegenn voulouz. Gwad tomm er galon, nemet ur penn yen ; hag ar chañs ouzhpenn. Me 'm eus ar chañs !

RAFALEN. — Gwir eo, koulskoude.

MAER. — Ha na gredit ket e chomin da zizeriañ war va zreid, e penn ur gumun evel hounnezh, etre peizanted ha martoloded. Va distroadañ a fell dezho ?... Laoskit-i !... Gounezet em eus emgann ar c'harr-kañv ha pulluc'het o maen-skoilh. Bremañ emañ digor dirazon hent bras an trec'h. Ar Vigoudenned atav war-raok ! Ar c'harr-kañvse a zo anezhañ pazenn gentañ ar skeul a gaso ac'hanon da laez uhelañ kargoù ar politikerezh, e penn ar gouarnamant.

KERDRANVAT. — Danvez a zo ennout da vezañ Koñsailher Jeneral.

MAER. — Koñsailher Jeneral ?... Ha depute ivez, ha ministr e Paris !... (*Skeiñ a ra war e vruched*). Amañ 'z eus gouenn. Ne gollan ket c'hoazh va blev ha ruz ar gwad dindan va ivinoù.

Ar c'harr-kañv-se, paotred, n'eo ket an dristidigezh a zoug na korfoù ar re varv. Alc'houez ar Vuhez, ne lavaran ket.

III

## E-TAL AR VERED

*Chomet eo hon daou abostol da chopinat, e Pont-'n-Abad, ha penn-da-benn hent ar vourc'h. Noz teñval eo, pa sav soñj dezho eo poent pennadiñ hent ar ger.*

AR MAER (*tev e deod*). — Ha bremañ, Jakez Kerdrañvat, ler dezhi !

KERDRANVAT (*dibilh e gomz*). — Ya ! poent lakaat tizh, ma fell deomp bezañ erru a-raok an deiz. Hu ! Bijou, Hu 'ta, tamm koad !

MAER. — En ur mod, Jakez, eo gwelloc'h, kement ha bezañ diwezhat, bezañ diwezhat-tre. E-giz-se, ne vo Marjan Geben ouzh hor gortoz e toull an nor gant treujenn ar valaenn.

KERDRANVAT. — Klevet em eus lavarout eo Maivon ar Skividan ur gwall vaouez, pa vez en imor fall.

MAER. — Primik eo an hini gozh a-zu-mañ. Mes klevet em eus lavarout ne deuz ket ar sukr, kennebeut, e genou gwreg ar vilin-vor. Mes, basting ! n'eo ket c'hoazh hiziv e teuy va bigoudenn da lezenniñ e ti Korantin an Nedeleg... Pelec'h emaout, Jakez ? Ne welan ket ac'hanout.

KERDRANVAT. — Amañ, siwazh ! sko ennout, azezet war bank ar c'harr-kañv.

MAER. — Biskoazh seurt nozvezh ! Ne weler ket ur c'heuz.

KERDRANVAT. — Nag ur steredenn en neñv, nag ur preñv-goulou er c'hleuz. Bremaik e vo teñvaloc'h c'hoazh, gant ar gwez evlec'h hag ar gwez haleg, en daou du d'an hent don, e traonienn



Pont Palore. Ha du-se e vez gwelet traoù marzhus... Eüruzamant e wel Bijou, en noz, ken sklaer hag en deiz, gant e zaoulagad kaouenn... Hu ! Bijou, va marc'h fidel ! Kas da vestr d'ar gêr, va marc'h fidel, rak dall eo da vestr fenozh !

MAER (*besteot*). — Ha me... ha me... eo dall va zeod ivez. Ne welan ket sklaer evit kaozeal... Mes tanav eo chomet va skouarn... Ha sabatuet on ouzh da selaou... Un divunadenn, Jakez ar Miliner... Petra a laka ar boeson un den d'ober ?

KERDRANVAT. — Ur bern traoù, Tin, va c'homper. Da staotañ, da ganañ, da chichantaat, da..

MAER. — Da.. da.. da..

KERDRANVAT. — Hañ ?

MAER. — Lakaat a ra ur Jakez Kerdrañvat besteot da valañ flour e gomzoù e-giz bleud er vilin, gant un teod skañv ha distagellet.

KERDRANVAT. — Hag ar baotred, distagellet e-giz an Aotrou Maer, da gaout teod tev, da zrailhañ ha da c'hagouilhat e-giz ur C'herdrañvat diwar zour.

MAER. — Ar prezeg n'eo netra... Gant ma chomo ar penn yen !... Ma ! paotr. Dougen a reomp pep a jiletennad. Ha, kement-se, abalamour d'ur c'harr-kañv. Pebezh badeziant a zo bet graet dezhañ ! Sell aze n'eo ket ober van eo !... Ha pebezh degemer a vo graet deomp er gumun, pa vimp gwelet o tegouezhout !... Gwazh-a-se, emaomp e-kreiz an noz teñval-dall. Panevet-se, e vijemp degouezhet war blasenn an iliz, e-giz ur roue en e gêr-gapital, gant holl dud ar vourc'h o tic'henaouiñ gant an estlamm, ha, marteze, an amezeion eus ar parrezioù tro-dro. Tarzhañ a ray ar re-mañ diwar o gwarizi. Ni ivez hon eus hor c'harr-kañv. (*O kanañ*) :

Ha na rit ken kement a reuz,
Bandenn krak-lakizion.
Ha na rit ken kement a reuz,
Gant ar pezh hoc'h eus...

KERDRANVAT. — Serr da veg, Aotrou Maer, serr da veg ! E gwetur ar re varv emaomp.

MAER. — Moarvat ! mes dougen a ra daou zen bev, ha sonn war o zreid. Ha keit ha ma n'he do ket ar wetur-mañ graet, ur wech, ar gefridi lakaet dezhi, keit ha ma ne vo ket bet douget ganti ur c'horf marv d'ar vered, petra ' vo nemet ur wetur evel ar re all, ur fiakr o pourmen daou ganfard, joa enno da vezañ bev ? (*O kanañ.*)

Bandenn krak-lakizion...

(*C'hoarzhin a ra.*) Ha neuze, kanañ a ra ar veleion o-unan, o kas ar gristenion d'an douar.

KERDRANVAT. — Gouzout a ran ; mes me ' gav iskis klevout kanañ en ur wetur-gañv.

MAER. — Aon ac'h eus e tedennfe va chañson un ene dianket tro aze ? Dihuniñ ar yer ha spontañ ar chas en o loch, setu petra a c'hellan ober, me gant va chañson.

KERDRANVAT. — Emaomp o kregiñ gant traonienn vras Pont-Palore. Pelec'h emañ ar mekanikstardañ ? A ! amañ emañ. Ne welan berad gant an hent don hag ar gwez... (*Youc'hadenn ur gaouenn, un tu bennak*) ...mes klevout a reer ar youter. Pa lavaren dit e c'hoarvez traoù marzhus e traonienn Pont-Palore. C'hwez fall a glevan.

MAER. — Hañ ? Ha te ' gred, te, e seurt koñchennoù born ?

KERDRANVAT. — O ! muioc'h a aon am eus, sur, rak al laeron eget rak paotred ar sabad... Hu ! Bijou. Na chom ket da yariñ a-hed an hent !

MAER. — Me ' lavar dit, me, e paefen ker evit



gwelout ur c'horrig ha klevout digantañ doareoù an amzer gozh. Nemet, gouzout a rez, bremañ omp re sivilizet... Hag evit pezh a sell ouzh al laeron...

KERDRANVAT — Al laeron ?...

MAER. — Int-i eo a grennfe en o bragoù ganeomp-ni.

KERDRANVAT. — Krenañ en o bragoù a rafent ?

MAER (*o kemer ur vouezh voud*). — Ya ! o veajiñ emaomp e Karr an Ankou, va c'hristen mat; gant Karr an Ankou hag e wigour, ha dic'houlou. Ha piv omp-ni, nemet an Ankou hag e vorzhol ? (*O kanañ.*)

Ora pro nobis !
Marv eo Yann Bolis,
Kac'hañ ' rae kaletez,
Staotañ ' rae piketez.
Kement ki, kement kazh
' Yel' d'an interamant bras.
Ora pro nobis !

(*Ur c'hwitelladenn.*)

MAER (*o kenderc'hel*). — Ora pro nobis !
Marv eo...

(*Un taol-c'hwitell adarre.*)

KERDRANVAT. — Peoc'h 'ta, gant da rapronobis !

MAER. — Petra ' zo ?

KERDRANVAT. — N'ec'h eus ket klevet ur c'hwitelladenn ? Pa lavaren dit e veze gwelet traoù e Pont-Palore !

MAER. — A, oah ! (*o kanañ*). :
Kement ki, kement kazh...

UR VOUEZH. — Harpit !

MAER (*laouen*). — Harpañ war betra ! Azezet omp klok.

KERDRANVAT. — Ho ! Bijou. Ho !... Mat ! ? Petra ' fell deoc'h ?

AR VOUEZH. — Piv oc'h ?

MAER (*gant ' e vouezh voud*). — Hemañ Karr an Ankou. Me eo an Ankou, ha ganin emañ va gwreg, Channig-he-gouzoug-hir.

AR VOUEZH. — Diskennit !

MAER (*dirukel a-walc'h*). — Iche ! bitouzed fall, marmouzion divalav, korriged lor, sell amañ gizioù ! Mar diskennan, e lakain deoc'h ho reor e traoñ ho kein, ha m'ho lakay em chakod da gas d'ar vugale da c'hoari.

AR VOUEZH. — En anv al lezenn, diskennit ! Ni ' zo an archerion.

MAER. — O la 'vat ! ret doujañ paotred al lezenn !

AR VOUEZH. — Prosez ho po ! Da gentañ evit kas cholori en noz ; d'an eil, evit ober hent gant ur c'harr dic'houlou, hag ouzh tu kleiz an hent ouzhpenn.

KERDRANVAT. — Ne weler ket muioc'h eget e puñs an diaoul.

AR VOUEZH. — Ha me, me a wel re vat, ma n'oc'h ket diwar zour; abeg ur prosez all.

MAER. — A ! a ! a ! N'eus ken ?

AR VOUZH. — Eo ! evidoc'h-c'hwi e vo graet un astenn da roll an tamalloù. Ober goap ouzh mevelion ar gouarnamant. Ho paperioù mar plij !

MAER. — Me, ober goap ouzh mevelion ar gouarnamant, ouzh difennerion an urzh vat ?... Biken james, aotrounez ! re a zoujañs am eus d'an urzh vat. Ha keit ha ma vin bev, ha selaouet, e vo respetet an urzh e lec'h ma vin-me. Hep urzh...

AR VOUEZH. — Ho paperioù...



MAER (*flour*). — E pelec'h emaomp amañ, mar plij ?

AR VOUEZH. — E-tal kêr Boull-Taouarc'h, e traonienn Pont-Palore.

MAER. — War zouar va c'humun, neuze. Mattre, ha trugarez deoc'h ! Bremañ, e tiskennan da stardañ deoc'h ho torn, ha da reiñ deoc'h va gourc'hemennoù evit ar mat a rit ho labour archerion.

AR VOUEZH (*rust*). — Ho paperioù.

MAER. — Setu ! setu ! Korantin an Nedeleg, ozhac'h ar Vilouri, ha maer er gumun-mañ !

AN ARCHERION. — An Aotrou Maer !... Digarezit, Aotrou Maer !.. Ken teñval evel m'eo... Digarezit !

MAER. — Kenavo, aotrounez !

KERDRANVAT. — Kenavo ! Hu ! Bijou ; d'an drot d'ar gêr !

(*Trouz rodoù ar c'harr oc'h ober difrae.*)

UN ARCHER ALL. — O, nondidi !... Ma vijemp bet moredet un disterañ, ha dihunet ganto, ' oa peadra lakaat unan da semplañ diwar e spont.

(*Trouz rodoù ar c'harr.*)

MAER. — N'eo ket en taol-mañ c'hoazh e welimp korriged. Roñfled, ne lavaran ket.

KERDRANVAT. — Bez' e oamp daou vrav bremaik, ha kilhet e doare. Kaset e vijemp bet ganto d'ar bidouf, panevet out ar maer.

MAER. — Te ' wel ?... Gouzout diwall penn yen !... Diwar an taol, avat, on badaouet ha bayen ! ... Diwar an taol, avat, on badaouet ha ba-

KERDRANVAT. — E pe soñj emaout ? A-benn ur c'hard eur e vimp er vourc'h.

MAER (*o tic'henaouiñ*). — A-benn ur c'hard eur e vin diskuizhet.

KERDRANVAT. — Ho ! Bijou. (*D'ar maer.*) Mat emaout ?

MAER. — Dispar ! (*Dic'henaouiñ a ra.*)

KERDRANVAT. — Mont a ran gant ar c'housked, me ivez. N'on ket mat mui da herzel ouzh an tamm boeson brein-se. Hu ! Bijou. Hastomp !

(*Trouz ar c'harr o vont gant an hent.*)

KERDRANVAT. — Emaomp erru, a-benn ar fin... Hola ! Korantin ! Emaomp degouezhet... O, met ! sell hemañ a zo kousket ! Morvitellañ !... Greomp un hej dezhañ !... Hola ! Korantin ! Emaomp degouezhet !.. Ne fiñv ket zoken.. Da sutal !.. Disterniañ a ran, ha mont d'ar gêr !... Pa zihuno, e savo... Pelec'h e lojin ar c'harr ?... O ! amañ emañ brav e-kichen an iliz, e-tal dor ar vered

*Mintin abred war blasennig ar vourc'h. Ur vuoc'h • vlejal sioul en he c'hraou. Yer o kanañ. Diouzh ar c'harr-kañv disterniet e-tal dor ar vered, e sav roc'hadeg, bep eil tro gant huanadoù. Tud ar vourc'h, darn bodet en-dro d'ar c'harr, ha sabatuet, o sellout e-barzh, ha darn all • tedostaat.*

UN DEN (*o tegouezhout*). — Ma ! poa. Evit ur c'harr-kañv cheuc'h, hennezh ' zo ur c'harr-kañv cheuc'h. Ur blijadur ' vo mervel...

UR VOUEZH. — Peoc'h !

UNAN ALL. — Goustadik !

UN TREDE. — Selaou !

(*Roc'hadeg.*)

AN DEN. — Kousket eo unan bennak e-barzh ?

UR VOUEZH. — Ya ! an Aotrou Maer.

AN DEN (*o c'hoarzhin.*) — Ar boulc'h kentañ en deus bet c'hoant da gaout.



UR VOUEZH. — Arabat farsal ! 'M eus aon eo klañv-fall. Selaou !...

MAER. — Va Doue ! va Doue ! Ma n'eo ket un druez !

AN DEN — Petra a c'hoarvez gantañ ?

UR VOUEZH. — N'oar den. Ampoezonet, marteze, pe ur c'hleñved-kalon, pe un taol-gwad...

MAER. — Allas ! siwazh !.. Mervel n'eo netra... Bezañ kaset d'an douar...

AN DEN. — Emañ gant ar ronkell. An den paourse a zo o tremen. Dav mont da glask ar medisin.

UR VOUEZH. — Hag ar beleg.

UR VOUEZH ALL. — Setu Maivon ar Skividan o tont, ha tizh warni.

MAIVON (*o tegouezhout*). — Petra a c'hoarvez ?

AN DEN. — Ho kwaz, Maivon baour !... Fall-tre emañ. Aet eur da glask ar beleg hag ar medisin.

MAIVON (*goude ur sell er c'harr*). — Ya ! klañv eo. Ha me ' oar gant pe gleñved. Gortozit ma vo strilhet ganin. (*O hejañ an Aotrou Maer gant un dorn taer.*) N'hoc'h eus ket mezh, riboter, begchopin, sac'h don, toull-sistr, gourlañchenn doull, lonker-brein ? Aze hoc'h eus kavet ur gwele brav da gousket gant ho kofad ! N'oc'h ket bet gouest zoken da vont betek ar bec'holo !... Nann ! prooc'h eo bet deoc'h chom e-kreiz ar vourc'h da ziskouez ho toullad da Ber ha da Baol. Gant ar vezh !...

MAER (*o tihuniñ*). — Hañ ? Petra a zo ? Pelec'h emaon ?

MAIVON. — Bez' oc'h ur bouilh ; astennet aze, o c'hlaouriñ, mezv e-giz ur maltouter. Hag ho pugale er gêr, ha me va-unan, e-giz ur c'henaouegez.

o leñvañ deoc'h, gant ar soñj e oa c'hoarvezet droug ganeoc'h !

MAER (*o verzout a-daol-trumm, an doareoù*). — Feiz ! chomet on kousket, mes n'on ket marv...

MAIVON. — N'oc'h ket marv, mes en ur stal divalav !

MAER. — Peoc'h ! maouez... Mat emañ an traoù ! N'on ket marv, mes gant un huñvre spontus e oan. Edon o sorc'henniñ e oan tremenet hag edod o kas va c'horf d'ar vered war ur c'hravaz ; gwashañ darvoud a c'helle c'hoarvezout ganin, goude bezañ poaniet kement da gaout ur c'harr-kañv d'ar gumun ! Ha, padal, setu ma 'm eus div joa vras : da gentañ, peogwir on bev ; d'an eil, peogwir e oa, ma vijen bet marv, da gas ac'hanon d'ar vered, ur c'harr-kañv nevez-flamm war e gentañ lamm...

Mat an traoù eta; mat eus ar c'hentañ !

(*Displeget e Roazhon-Breizh gant strollad « Gwalarn » d'an 9 ha d'ar 16 a viz Here 1943.*)



# AL LIVOURIEZH RELIJIEL E BREIZH EN AMZER DREMENET

## *gant LANGLEIZ*

Pa lavaran *Livadur relijiel* eo ret klevout amañ livadurioù graet en un iliz pe ur chapel evit kinklañ pe vravaat anezhi. Lezel a rin eta a gostez an taolennoù iliz-se livet e-pad an triwec'hvet kantved pe zoken an naontekvet kantved hag a gaver ker stank e Breizh. Latin pe italiat o spered, hep netra kristen enno an aliesañ, ne glotont tamm ouzh frammadur an ti ; n'o deus eta netra da welout gant ar studiadenn-mañ.

Taolomp ur sell, ma fell deoc'h, war al livadurioù kozh anavezet e Breizh, anavezet betek bremañ da vihanañ, rak meur a hini a c'hell bezañ kuzhet c'hoazh dindan ul ledad raz.

Da gentañ, menegomp, hep reiñ un diskleriadur hir diwar e benn, peogwir eo ar brudetañ hag an anavezetañ eus hon holl livadurioù kozh : Kernaskleden (e bro-Wened).

Lavaret en deus Moriz Denis war e zivout en e levr : *Nouvelles Théories*, ar frazenn-mañ, a

c'hell reiñ lorc'h deomp : « Livadurioù Kernaskleden a zo ar bravañ re hag ar gwellañ miret e-touez livadurioù kozh *Bro-C'hall.* »

Al livadurioù-se a zo bet graet e-pad ar pemzekvet kantved, nebeut goude savadur an iliz hec'h-unan. Kavout a reomp luc'hskeudennoù eus livadurioù Kernaskleden el levr *L'Art Breton* savet gant Waquet. Pa vo gwelloc'h an traoù evit ar bed, da lavarout eo pa vo paper, e vo ret moulañ ul levr diwar-benn Kernaskleden, war skouer an hini bet embannet gant an *Encyclopédie Alpina* a-zivout hor c'halvarioù kozh ; ul levr gant kalz a skeudennoù ennañ.

Koroll ar marv e Kervaria an Iskint e-kichen Plouc'ha a vije marteze koshoc'h un tammig eget Kernaskleden. N'eo ket heñvel tamm ebet evelato. E Kernaskleden e oa dister a-walc'h al lec'h dalc'het gant ar c'horoll. Amañ n'eus nemetañ koulz lavarout .

Ouzhpenn livadurioù Kernaskleden ha Plouc'ha, e c'heller menegiñ livadurioù all brav a-walc'h, da skouer Kastell-Aodren (savet e-doug ar pemzekvet kantved). Savet e vije bet al livadurioù-se dre urzh Marc'harid Klison, gwreg ar C'honetabl.

En e levrig *Chapelles Bretonnes* e veneg Paol Gruyer livadurioù all e Santez-Noal (Bro-Wened) o tiskleriañ war solierenn-brenn ar chapel buhez ar santez a roas hec'h anv d'ar barrez.

Bez' ez eus c'hoazh livadurioù bras e Pouldahud (Bro-Gernev), savet e-doug ar c'hwezekvet kantved, hag ivez e Sant-Divi (e-kichen Landerne), livadurioù savet e-doug ar seitekvet kantved, e Sant-Mikael e Douarnenez hag en iliz Koadri (e Skaer).

Menegomp ivez livadurioù ar Roc'h-Morvan e-kichen Landerne hag ur solierenn all, gant aeled,



e Landreger. War a gredan eo bet adlivet houmañ n'eus ket pell.

E Plougreskant e c'heller gwelout livadurioù o skeudennaouiñ krouidigezh ar Bed gant Doue an Tad, krouidigezh an Den, Adam hag Eva e Baradoz an Douar ha traoù all c'hoazh, trizek taolenn en holl...

Arabat ankounac'haat Breizh-Uhel en hor roll. Rak mar deo e Breizh-Izel emañ hol livadurioù kaerañ, e Breizh-Uhel eo, hep arvar, emañ an hini koshañ.

Menegomp livadurioù Langon etre Roazhon ha Redon. An iliz a voe savet e-doug ar c'hwec'hvet kantved, da lavarout eo nebeut goude donedigezh ar Vrezhoned e Breizh-Vihan. E-pad ar c'hantved tremenet, war vogerioù an iliz en em ziskouezas tammig-ha-tammig dindan livadurioù all ur skeudenn iskis a-walc'h e gwirionez en un iliz, ha dreist-holl en un iliz war ar maezioù : skeudenn ur plac'h noazh-bev... Venus, na petra 'ta, o c'henel diouzh eonenn ar mor !

Bez' ez eus e Breizh-Uhel ul livadur kozh all. Hini Menez Dol an hini eo. Ne ziskouez ket deomp, avat, skeudenn ur Venus noazh... Pasion hor Salver hag an ifern spontus ne lavaran ket...

Kavout a reer skeudennoù graet diwar al livadurioù-se e levr Paol Baneat : *Le département d'Ille-et-Vilaine* e anv, nemet e lavar Baneat ne chom mui netra anezho hiziv koulz lavarout.

Atav an hevelep klemm, an hevelep kudenn : nag a livadurioù kozh hon eus lezet da vont da get dre lez-ober ha diouiziegezh !

Arvar ebet a-zivout kement-se, ur marteze n'eo ken : bez' ez eus e Breizh livadurioù all, korolloù ar marv heñvel ouzh re Blouc'ha ha zoken ouzh

re Gernaskleden. Ret e vije o c'hlask dre lemel gant aked hag ampartiz ledadoù laezh-raz ma vez goloet ganto re alies mogerioù hon ilizoù kozh. Rak n'hon eus ket ar gwir da lezel da vont da goll un darn eus teñzor speredel hor Bro.

*(Displeget e Roazhon-Breizh e-pad Kardeur ar Framm Keltiek.)*



# STUDIADENN DOUARONIEZH

## diwar-benn parrez

# AR C'HLOASTR-PLOURIN

### gant Loeiz KOTONNEG

1. Ar C'hloastr-Plourin, anvet ivez gant ar c'hallegerion ar C'hloastr-Sant-Tegoneg, a zo ur barrez harp ouzh ar Menez-Arre, dres war disparti broioù Leon, Treger ha Kernev, ar vourc'h anezhi trizek kilometr er c'hreisteiz da gêr Vontroulez.

2. Aradennad Menez - Arre (293 metrad war Roc'h-Sant-Barnabaz) a c'holo ul lodenn vras eus ar barrez war ar c'hreisteiz, hag ar peurrest n'eo, siwazh, c'hoazh nemet torgennoù uhel goloet gant brug, pe goadoù, pe draoniennoù don gwer dou-ret gant stêrioù bihan ha niverus, o kerzhout etrezek Montroulez dre ar C'hefleut, ar Jarlo hag o adstêrioù. Nemet ul lodenn vihan eus eien Menez-Arre a gas o stêrioù etrezek ar Skiriou hag an Aon.






Kreñv a-walc'h eo ar stèrioù da gas en dro milin Geuneud hag hini Guzuliet.

Hent bras Montroulez-Karaez a dreuz ar barrez (n° 169) hag hent n° 114 eus Ar Releg d'an ti-hent-houarn dre ar vourc'h.

3. Betek ar bloavezh 1709, edo va farrez un drev e *plou* Plourin. Abaoe eo ur barrez staget bremañ ouzh korn-bro Sant-Tegoneg, bro al Leoniz villiget. Ul lodenn vihan eus ar Gloastrizion a zo memes Leoniz, e kêrioù Killiogez, Leinkoad ha Kimerc'h war-du Ar Releg. Ret eo bezañ o chom em bro evit meizañ pegement a ziforc'h a zo etre an teir bro ha pegement a gasoni a zo ivez etre an dud a ra gant yezhoù ha boazioù diskeñvel-krenn. Ar Gerneviz hag an Dregeriz en em ra mat a-walc'h etrezo. Met pa 'n em gavo Kerneviz yaouank e-touez al Leoniz Er Releg (evel d'ar pardon bras hanter-eost) ur gwall dabut a savo etrezo ha kann a vez alies dre ar gasoni vilvedel.

War-dro unnek kant a dud a zo er C'hloastr : un toullad er vourc'h war un dorgenn uhel, ar peurrest e kêrioù war ar maez, bras a-walc'h evel : Ar Briou (20 ti), Kilien, Penmergez, Kervriand, Ar Plesiz, Killiogez, Ar Bouilhard ; ostalerioù, c'hwec'h anezho, war an hent bras Montroulez-Karaez; hag un toullad atantoù dianket war dorgennoù uhel : Ar C'hef, Penn-ar-C'hoad, Lein, Ar Roz. An holl dud a gomz brezhoneg.

Ur chapel hepken : hini Sant-Barnabaz, e-kichen e feunteun e-kreiz douaroù bras-meurbet Ar Briou. Savet eo bet er bloavezh 1411 ; evel ar barrez a-bezh e voe dindan mestroniezh abati Ar Releg-Plouneour-Menez. Ur pardon a vez graet gant ar Vriouiz da Ouel-Yann.

An iliz-parrez (1709) a zo kensakret d'ar Werc'hez hag he fardon ' zo d'an Dreinded.

4. An douar-labour er barrez n'eo nemet ul lodenn vihan eus ar pezh a oa gwechall dindan eost pe leton : ar Menez-Arre a oa goloet a segal hag a winizh du. (Arre a zeu eus « arat » hervez ar werin.) An atantoù ivez a oa kalz stankoc'h evel an dud, ha n'eo ket rouez gwelout daou ha tri « di-kozh », gant siminalioù, bet ti-annez pep hini, e-barzh un hevelep mereuri.

Nebeut a vugale e-barzh an tiad, hag ar bobl a vihana atav er barrez. Koulskoude, an douar a zo mat a-walc'h ; magañ a ra he den, nebeut a verourion ha muioc'h a berc'henned ' zo, pennhêr pe pennhêrez « julod ».

Liorzhoù gant avaloù, per ha pechez a zo e pep kêriadenn. Gouenn ar saout a zo mat hag ar magañ-kezeg, deut diouzh Leon, a astenn war ar barrez. Hogen kaout deñved, givri, azened, ed-du, evel bezañ mevel pe matezh, a zo kavet dismegañsus er C'hloastr.

Tud da gemer o flijadur eo Tregeriz ; ar c'horoll, ar c'hoarioù (kartoù, maen-pal, dominoioù), an nozvezhiadegoù, a blij kalz d'ar re yaouank ha d'ar re gozh. Gavotenn Skrignag he deus kemeret lec'h hini Dreger, disoñjet pell amzer ' zo.

5. Montroulez eo kêrbenn hor bro. Eno e vez kaset an amanenn, ar vioù ; al loened lart hag ar c'hezeg da foar an Nec'h brudet mat. Ar marc'had a vez d'ar sadorn.



# AR ROC'H-DERRIEN

*gant Roc'halan*

## PENNAD 1

Ar Roc'h-Derrien a zo anezhi ur gêriadenn eus Bro-Dreger, nepell diouzh Landreger — c'hwec'h kilometr bennak — ha douret gant stêr Ar Yeodi.

Pa zeuer eus Pontrev pe eus Gwengamp, dre Beurid-ar-Roc'h, erru tost da gastell Penn-ar-C'hoad, a verzer war an tu dehou, un arvest plijus-meurbet en em ziroll dirak an daoulagad : tro-dro, runioù bihan, koadoù koant hag, amañdu-hont, tourioù an ilizoù. Ahont, war an dremmwel, iliz Priel, distaget fraez war an oabl ; tostoc'h un tammig, tour Sant-Mikael, dismantret muioc'h-mui bep bloaz ; izeloc'h kalz, bihanik-tre, beg kloc'hdi iliz-veur Landreger. Tiez Minic'hi-Landreger a vez gwelet ivez a-nebeudig hag, e traoñ, emañ stêr Ar Yeodi o kantren, lezirek, etrezek Mor-Breizh.

Pa seller rag-eeun, e kaver c'hoazh tourioù all e-touez ar gwez ; war linenn an dremmwel, iliz Kamlez, plat he gorre evel hini Beurid ha kalz ilizoù all e Breizh. Pa izelaer an daoulagad, e

vez merzet iliz Langoad, — parrez santez Koupaia, mamm sant Tual — eeun ha koantik-dreist. War an hevelep linenn-wel, e kaver neuze, tostoc'h, iliz Ar Roc'h o sevel, a-us d'an tiez, he c'hloc'hdi kozh ha faro.

Diskennomp bremañ ar c'hrec'h. E traoñ, e kaver, a du dehou, ur c'halvar gronnet gant ur voger vein ; war bep kostez eus ar groaz kozh, ez eus un ivinenn mac'hagnet gant ar vugale. Dres a-dal d'ar groaz-se, emañ ar vered, dalc'het e-ratre. Eno, e-touez ar c'hlasvez, war dalbenn ur maen diaoz, e c'heller gwelout « medalenn » N. Kelien, genidik eus Ar Roc'h. Ar gwerzioù-mañ a zo engravet war ar maen :

> *M' ine pa vo gwenn ha koantik,*
> *Pelec'h tremeno hec'h hunik ?*
> *Me garfe war galon mammik.*

Tennet int diouzh ur varzhoneg « Mein-Bez », savet gant Kelien ha dediet da Herri Martin.

Pa voe lidet gouel ar savadur, T. Botrel a lakaas an dud da c'hoarzhin en ur zibunañ gerioù fentus ha kontadennoù, faos moarvat, hogen gwirheñvel, a-dra-sur, diwar-benn Roc'hiz. Ar re-mañ, o klevout kement-se, a voe kel laouen hag ar selaouerion all.

Ul leur-gêr iskis a zo er Roc'h; Plas-Kêr a vez graet anezhi. Gronnet eo war bep kostez gant tiez a neuz vat. E-kreiz al leur, emañ ar vangounell voutin ; kozh eo ha dezhi doare un tour plat ha karrezek.

Ar blasenn-se a oa, a-raok ar brezel, goloet gant bili. Eno e veze c'hoariet « chetig » gant an dud yaouank ha, zoken, gant ar re gozh. Setu amañ reolennadur ar c'hoari : ar c'hoarierion a ro, pep hini, ur gwenneg ; unan dioute a gemer an holl



wenneion hag o stlap war ar bili ma strinkont a bep tu. Neuze, pep c'hoarier a daol ur pezh daou wenneg e-touez ar pezhioù skignet war an douar, a zoare da vezañ an tostañ ar gwellañ ouzh un takad bennak. Pa vez echu, pep c'hoarier a zastum ar gwenneion en em gav e-kichen e bezh. Ar c'hoari-se a bade, d'ar sul, a-hed an deiz, betek peuznoz ; a-boan ma veze kemeret un amzerig dister da grignat un tamm bara, da greisteiz.

C'hoari ar varrenn, anavezet dre-holl, a rae berzh ivez er Roc'h. Aet int o-daou da get, pe dost.

Parrez ar Roc'h a zo rannet e div lodenn : Plas-Kêr ha Penn-ar-Pont. Tost d'ar blasenn, emañ an iliz eus an XII$^{vet}$ hag ar XIV$^{vet}$ kantved; Kelien a lavar eus an XI$^{vet}$. Uhel ha mistr eo ar c'hloc'hdi anezhi. Diwar ar garidoù e vez gwelet pell tro-war-dro ha betek ar mor zoken, en tu all da Landreger. Ar c'hleier a zo bras-kenañ ha klevet e vezont a bell. An ograoù a zo brudet ivez hag, evit ar goueliòù, e vez un dudi o c'hlevout. An aoter, kizellet kaer hag ar gwerinier a zo anavezet mat gant an hendedourion. En-dro d'an iliz, e oa gwechall ur vered ; ne chom ken anezhi nemet tu an hanternoz, goloet gant lastez ha dilezet pell 'zo. E moger dev an iliz, war-du ar vered, ez eus un darzhell a ro goulou d'ur riboul. Ar vugale, evit tizhout ar riboul-se, a ya dre an ograoù ha kambr ar c'hleier ; goude e treuzont an iliz, penn-da-benn d'an nev betek an aoter vras ; eno, e tiskennont dre un toull enk-kenañ en ur c'hav bihan. Pazennoù kentañ ar riboul a vez gwelet reizh-mat ; met, pa ziskenner un nebeudig, ne vez merzet netra ken ha, prestik, en em gaver e-harz ur voger a stank ar riboul. Hervez

ar vojenn, ha gwirheñvel eo, ar riboul-se a ya eus an iliz d'ar C'hastell-Du, en tu all d'ar Yeodi.

Tost d'an iliz, emañ an ti-kêr nevez ; un toull a oa bet lezet e talbenn an ti da lakaat un horolaj ; met ranket eo bet her stouvañ gant mein.

Nepell, en em gav plasenn ar Pouliet ma 'z eus warni ur puñs kozh hag ur groaz. Eno e vez dalc'het ar foarioù. Hervez N. Kelien, gwechall-gozh, Tifen Ragenel, gwreg Wesklen, he doa un ti el lec'h-se. Gwesklen, her gouzout a reer, a oa bet anvet da Aotrou ar Roc'h. Tost da Blas-Kêr, emañ Chapel ar C'halvar, sevenet war ur roc'h (ar Roc'h-Derrien). Ur c'hastell a zlee bezañ eno gwechall. Eus ar chapel e weler, en tu all d'ar Yeodi, ur c'hoad, ma 'z eus en e greiz ur savadenn douar kelc'hiek, anvet Kastell-Du, daoust ma n'eus bet biskoazh kastell ebet eno. Servijet he deus d'ar Saozon e-doug o brezelioù en hor bro. Bremañ, ar c'hoad-se a zo darempredet hepken gant ar c'honikled. En-dro d'ar voger uhel ez eus c'hoazh un douvez gant poulladoù dour lous ha silioù du.

Eus Chapel ar C'halvar, pintet war e roc'h, e weler dindan, lodenn izelañ ar barrez : Penn-ar-Pont hag an Aod. Evit diskenn da Benn-ar-Pont, ez eus meur a hent : hini Bear, sonn ha diaes da bignat pe da ziskenn ; hini an Aod, darempredet gant an dud war droad nemetken ; unan bihanoc'h, strishoc'h ha sonnoc'h c'hoazh eget ar re all a ya eus an iliz d'an Aod dre ar presbital ; ur wenodenn dibar a zo anezhi. E-kreiz krec'h bras Penn-ar-Pont, war an tu dehou pa saver, ez eus ur feunteun gozh. E traoñ, emañ ar pont o treuzañ ar stêr dres e-lec'h ma harz al lanv. An dour dous a zo uheloc'h eget an



dour sall ; ruilhañ a ra dre bavezioù war zinaou. Ur c'han a gas an dour da vilin ul labouradeg koad. Ar besketaerion eoged a ra berzh eno gant o rouedoù hir ha ledan. E-pad an hañv e teu ivez kalz a besked gwenn hag un didu dispar eo o fesketa.

En tu all d'ar pont emañ Penn-ar-Pont, anezhañ ur c'harter gant ur blasenn vihan hag un toullad tiez bodet-stank ma vez enne un niver bras a vicherourion. Buhez ar Roc'h a verve amañ gwechall. Un hent strizh a rann parrez ar Roc'h diouzh parrez Langoad.

War ribl ar stêr, pa 'z eer davet an andon, e kaver un ti-kannañ, bras a-walc'h, ma labour ennañ kalz a gannerezed trouzus, drant hag obe-riant. Pelloc'h, ez eus ur vengleuz mein-sklent dilezet pell ' zo. War ar gorre, emañ Chapel-Truez, kozh-kozh, en e gichen un ivinenn lies gwech kantvedek. Eno, hervez an istor, e oa bet gloazet Charlez a Vleiz gant ar Saozon e 1347 ; kaset e voe en harlu da Vro-Saoz. Un delwenn eus an den eürus Charlez a Vleiz a zo en iliz ar Roc'h.

Pa ziskenner red ar Yeodi, izeloc'h eget milin al labouradeg-koad, ouzh troad ar roc'h Derrien, en em gav an Aod. En deiz a hiziv, n'eus eno nemet dismantroù o tiskouez mogerioù savet gant mein ha pri hepken. Ar prenester a zo bihan-kenañ. Ar bilhaouerion a veve en tiez-se gwechall. Beure-mat ez aent war ar maez gant seier bras pe banerоù aozilh war o fenn. Asiedoù, bolennoù pe gerez du, hervez ar c'houlz-amzer, a gasent gante da reiñ en eskemm d'ar pilhoù ha d'an eskern a veze roet dezhe. Diouzh an abardaez, e tistroent d'ar gêr, leun-chouk o seier a bep seurt traoù roet dezhe, goulennet pe laeret, hervez an teodoù fall.

An doerion, « paotred an tok-tok », anvet bremañ « paludennerion », a rede ar vro tro-war-dro, pell a-wechoù diouzh ar « villach ». D'ar sadorn, e teuent en-dro, leun o eñvor a gontadennoù gwir pe faos, gwirheñvel da nebeutañ, diwarbenn an estrenion o doa gwelet, ha dreist-holl, a-zivout perc'henn an ti — an « anjez » — ma oant o labourat evitañ. Pegement a « dezennoù » a zo bet, e-giz-se, dibunet war bont kozh Ar Roc'h ? Ar pesked hepken hen goar. N. Kelien, en ul levr embannet e 1885, a zanevell dimp ur rummad istorioù ha farsoù a-berzh ar bilhaouerion. Daou anezhe a oa brudet-kaer : Al Louf ha Rosignolig. Graet e veze aon d'ar vugale gant o anv.

Ar Yeodi a ra hogos an dro d'ar barrez nemet war gostez Peurid. A-hed ar stêr ez eus un hent. Mont a ra eus ar pont kozh betek pont an hent-houarn en ur dremen e-biou da Vilin-Zêz ha d'ar pont nevez savet e-kichen chapel Sant-Yann, ma veze eno, bep bloaz, ur pardon. Hedañ a ra ar « Piniti », ur run sonn a-walc'h. Ur vengleuz a zo bet gounezet war an dinaou anezhañ hag, en ur doullañ, ez eus bet dizoloet ur c'hav mañsonet, — ur bez marteze, — ma oa ennañ podoù kozh ha traoù all.

Pa vez en em dennet ar mor, e weler bernioù lec'hid war ribl ar stêr. Pa zeu adarre al lanv, ur pesketaer bennak a laka e vag a-dreuz d'ar red ha, gant ur roued stummet e-giz ur sizailh, e « sil », da lavarout eo e harz, ar pesked : sardined ha plais dreist-holl.

War du ar Roc'h e kaver Koad-al-Louarn, kaer gwechall gant e wez bras a bep seurt, ma teue eno an dud gant o bugale e-pad an amzer vrav ; n'eus ken nemet brouskoadoù. War ribl an dour emañ Toull-Even, ur c'hav ma loje ennañ ur



Roc'had dibreder ha sioul. Ur c'hae a zo pelloc'h; bigi a zeue eno gwech ha gwech all da ziskargañ glaou, ed, avaloù, bezhin, traezh peurvuiañ.

Graet hon eus eta tro ar Roc'h, tro an teir farrez, evel ma vez lavaret (Ar Roc'h, Langoad, Minic'hi).

Gwechall, kêr Ar Roc'h (na lavarit ket bourc'h), a oa ur vro a genwerzh : gwin, sistr, greun, lin, pesked, koad hag all. Ar marc'had a veze dalc'het d'ar gwener. Da goulz ar c'herez du, — ar « babi », — beure-mat, e teue an dud da zegas o faneradoù frouezh. Ar bilhaouerion a brene ar frouezhse ha, diouzhtu, etrezek ar pevar avel da eskemm o babi evit pilhoù pe eskern pe c'hoazh houarnaj. Ar marc'had a zo aet da get ; ur gwener bennak e teu marc'hadourion besked eus Porzh-Gwenn. Ul labouradeg-lin a zo bet savet war harzoù Ar Roc'h ha Langoad, en tu all da Benn-ar-Pont ; kalz a vicherourion a labour enni. Ar c'henwerzh a zo bihanaet-kenañ hag Ar Roc'h n'eo ken ur greizenn evel gwechall en askont da varc'hadoù Landreger, Lanuon, Pontrev. Tremen a ra koulskoude un niver bras a veajourion.

Kollet he deus ivez ar barrez un tamm mat eus he doareoù kozh. Ar bilhaouerion hag an doerion a zo nebeutoc'h-nebeutañ anezhe. Hogen, daoust d'ar c'hemmoù a zo en em gavet war veur a dachenn, chomet eo ar yezh war-sav, al luc'hach kentoc'h, rak Roc'hiz o deus un doare iskis da gomz etreze. Al luc'hach-se a zo kozh-meurbet. Bet eo ijinet gant ar vicherourion ha, dreist-holl, gant ar bilhaouerion hag an doerion. E-giz-se ne vezent ket komprenet en tiez ma labourent enne. Ar gerioù n'int ket brezhonek a orin. A belec'h e teuont ? Diaes her gouzout ; bez' ez eus, a-drasur, gerioù spagnek evel *lokard* ha saoznek evel *waterin*. Reolennoù ar yezh vrezhon a vez heuliet

evelato. E 1885, N. Kelien a embannas ul levr diwar-benn ar yezh dibar-se. Abaoe, gerioù ' zo a zo aet da get ; darn all a zo kemmet o ster dezhe ; gerioù nevez a zo bet krouet. Luc'hach Ar Roc'h — an « tunodach » — a gendalc'h da stourm. Gwechall ne oa ket kalz darempredoù etre tud Plas-Kêr (ar ruped) ha tud Penn-ar-Pont, hag an tunodach ne veze komzet nemet gant ar beorion. Bremañ, avat, ec'h anavez an holl un toullad gerioù ha n'eo ket ral klevout n'eus forzh pe Roc'had oc'h implijout ar gerioù-se. An doerion gozh ha pevar pe bemp den yaouank a gomz ar yezh a-barfeted. Ar re all ne reont nemet tre-foediñ.

Evel ma welor, ar gerioù implijet el luc'hach-se a sell ouzh ar bevañs, an diedoù, an arc'hant, al laeroñsi, ar plac'hed skañv o fenn. An archerion ivez o deus o lod e geriadur Ar Roc'h. Ar gerioù nevez a zo bet krouet gant an doerion hepken, rak ar bilhaouerion a zo rouez en deiz a hiziv.

Er Roc'h ne vez ket galvet unan bennak dre e anv badeziant ; an dud pinvidik ne lavaran ket.

Setu amañ un toullad lesanvioù :

Merc'h an Druoni ; ar Pevar Avel ; Merc'h an Oaled ; Merc'h ar Skern ; Merc'h Paotr Chilo ; Merc'h Fant ; Bambi ; Godig al Lufon ; Fri Frezezenn ; an Tad Eternel ; Kanam ; Al Louf ; Rosignolig ; Lachaoz ; Job ar Bouig ; Gode ; Mab Merc'h al Louf..., hag all.

Evel ma weler, kêr Ar Roc'h a zo, e gwirionez, ur vro dibar.

Setu amañ da heul ur geriadurig eus luc'hach ar gêriadenn. Va c'henderv Loeiz Hamon en deus skoazellet ac'hanon da zastum ar gerioù krouet abaoe labour Kelien. Ra vezo trugarekaet amañ.

*(Da genderc'hel.)*



# SKRIDOU NEVEZ

***EN UR RAMBREAL**, romant gant Yann-Vari Kerwerc'hez, er rummad « Skrij ha Kevrin », e ti Skridoù Breizh, Brest, 256 pajenn.*

Gourc'hemennoù d'an oberour, da gentañ, pa 'z eo deut a-benn da sevel ur gwir romant, dezhañ ouzhpenn daou c'hant hanter-kant pajenn. Gourc'hemennoù dezhañ ivez da vezañ savet ur romant-polis, un doare romant dimegañset gant tud ' zo, tud moarvat ha na ouzont ket ez eus e-touez ar romantoù-polis skrivet bremañ taolioù-micher par da gaerañ oberoù lennegezh mab-den. Hogen gourc'hemennoù dezhañ dreist-holl da vezañ savet ul levr speredek ha dudius da lenn.

Zoken ar re o deus lennet eveldon kantadoù ha kantadoù a romantoù-polis, e yezhoù disheñvel, a gavo plijadur o lenn *En ur rambreal.* Hag ali e vint ganin pa lavaran e c'hell bezañ lakaet en ur renk enorus e-mesk e genseurted.

Ur goulenn a rafen hepken, n'eo ket ur rebech. Karout a rafen, en eil levr « Skrij ha Kevrin », kaout Brezhoned hepken ; da vihanañ, chom hep kejañ gant Saozon. Er romantoù-polis saoznek int mat. D'ur romant-polis brezhonek e roont un disterik blaz un droidigezh.

R. H.

*LE VANNETAIS UNIFIE, gant Roperzh ar Mason, e ti Skridoù Breizh, Brest, 24 fajenn.*

Risklus eo atav lakaat kemm e doare-skrivañ ur yezh, zoken pa 'z eo dister ar c'hemmadennoù. Da heul adreizhadur an 8 a viz Gouere 1941, ha na reas nemet klokaat labour hor yezhourion veur, e c'helled kaout aon na zeuje diouzhtu meskerion ha huñvreerion da glask diskar ar pezh a oa bet gounezet gant kement a boan, an unvaniezh etre ar peder rannyezh. A drugarez Doue, ma 'z eus diskianted e Breizh, ez eus ivez tud fur.

Awenet eo al levrig-mañ gant karantez un den ouzh e rannyezh ; hogen, o vezañ m'eo poellek an den-se, meizet en deus e oa ret da bep unan asantiñ d'an emglev hep klask digareziou.

Penaos lakaat doare-skrivañ an holl da glotañ ouzh ar gwenedeg hep distruj perzhioù mat ar gwenedeg, setu ar gudenn vras na c'hell bezañ diskoulmet nemet gant gouiziegezh, pasianted ha youl-vat. Labour Roperzh Ar Mason a ray kalz da gompezañ an hent, d'ar Wenedourion koulz ha d'ar re all. Eeuntre eo, plijus, kentelius, ha morse ne da d'en em goll e koumoul ar vrizhyezhoniezh uhel.

R. H.

TI-MOULEREZH AR C'HREIZ — ROAZHON

*Ar Merour* : Y. DREZEN.